# GWALARN

TANGUY MALEMANCHE

# *AR BAGANIZ*

34 - 35

GWENGOLO-HERE 1931

Gwalarn
Niv. 34-35
7-vet Bloavez
GWENGOLO-HERE 1931

TANGUY MALEMANCHE

# AR BAGANIZ

## C'HOARIERIEN

SEZNI FALC'HAN
BENONI VRAN
GOULC'HEN MAB BENONI
LAN, *martolod saoz*
TOMAZ } *kouerien*
TEPOD } *kouerien*
TANGOU } *kouerien*
AN TAVARNOUR
AN EMBANNER
AR MARC'HADOUR SPILHOU
AR GEDER-MOR
AN OFISER
AR SERJANT
AR BIZITER

DEL, *merc'h Sezni*
FANT AR FOLLEZ
MON, *matez e ti Sezni*
AR VARC'HADOUREZ FROUEZ
AR VARC'HADOUREZ KOUIGNOU

*An dra a c'hoarvez er bloaz 1681, e miz Eost.*

## AVERST I

*Ar blasenn en eur vourc'hig. E goueled ar c'hoarilec'h, moger ar vered, en he c'hreiz ar groaz.*

*En tu kleiz eun davarn, he barr* « POL ROUÉ VEND A BOIRE », *dirazi eun daol, skabellou en he zro.*

*En iliz tost (n'he gweler ket) e vez klevet kantikou, ha goude se kloc'hig ar gorreou.*

*Pa sav ar ouel, emañ an diou Varc'hadourez azezet a bep tu d'ar groaz, o staliou dirazo ; ar Marc'hadour spilhou o vont du-mañ du-hont a-dreuz al leur hag an Tavarnour oc'h aoza gwer ha skudellou war an daol.*

AR VARC'HADOUREZ FROUEZ

Setu ar gorreou.

AR VARC'HADOUREZ KOUIGNOU

Bremaik 'vo ar fin
gant an ofern.

AN TAVARNOUR, *o krial war-du an diabarz.*

Hast afo da zegas ar gwin.

AR MARC'HADOUR SPILHOU

Prez eo d'in krial va marc'hadourez.

AR VARC'HADOUREZ FROUEZ

'Vit ar wech kenta out deuet er barrez ?

AR MARC'HADOUR

Ya. Kent evit ober, pell em eus marc'hatet ;
rak d'ar-benn tud ar vro eur fall a vrud a red.

AR VARC'HADOUREZ KOUIGNOU

Lez ar vrud da redek ; te, chom ez plas atao,
ha diwall ouz daouarn ar re a zeu war-dro.

AR MARC'HADOUR, *kuzulik.*

Laza 'reont, a lerer, hep aon rak ar pec'hed.

AR VARC'HADOUREZ FROUEZ

Gwell eo beza mut eget dall.
Taol evez ouz an arc'hant fall.

*Tomaz ha Tepod a zeu tre, ganto eur pikol pez koad a glaskont sacha anezañ an eil diouz egile.*



TOMAZ

M'eus gwir warnañ ; m'eus gwelet ar c'henta.

TEPOD

Ha me 'm eus e grafet. M'eus gwir warnañ.

TOMAZ

Ma 'c'h eus gwir war hemañ, ne laran ar c'hontrol ;
me avat 'm eus ezomm evit ober eun daol.

TEPOD

Ma 'c'h eus gwir war hennez sur me ne laran ken ;
mes me 'fell d'in e gaout 'vit arañji va zoenn.

AN TAVARNOUR

A'ta, Tomaz, a'ta, Tepod,
Petra 'zo ganeoc'h? eur riot ?

TOMAZ

D'ar-benn ar blanken-mañ n'omp ket akord,
hon eus tennet asambles eus ar mor.
Ma 'z eo d'imp-ni hon-daou, war se n'eus striv ebet;
mes d'ar-benn he ranna, aze 'mañ ar sujed.

AN TAVARNOUR

E ! trouc'hit-hi dre an hanter,
hag e vo reizet an afer.

TOMAZ

Ya da ; mes mar trouc'hez, penaos ober eun daol ?

TEPOD

Ya sur, gant an hanter, penaos ober eur sol ?

TOMAZ

Petra 'ri-te ganti ? Eur sparl evit ar saoud !

TEPOD

Ha memes netra 'bet, mab gast dogan ma 'z out !

AN TAVARNOUR

Ranna hep ober daou hanter
'zo eun dra hag a dalv preder.
Mes gortozit goude an ofern-bred :
d'ar Falc'han eus Pentrez e kontot ho sujed.
Hennez hep douetañs ho lako akord,
rak ma oar mat Lezenn ar Mor.

TEPOD

Brao evel-se.

TOMAZ

Barna 'ray ar Falc'han.

*Hag ez azezont dirak an davarn.*

AN TAVARNOUR

Eur banne 'po ?

TOMAZ

Ket .

TEPOD

Pa vimp a-unan.

*Fant a zeu tre, ganti eur sac'h war he c'hein.*



FANT

Gelegan, gangan, gelegan.
Yec'hedou d'eoc'h, tri Bagan.

*D'an Tavarnour.*

Mar plij, diskarg d'in eur banne,
kent ma 'z in em hent da vale.

AN TAVARNOUR

Da genta diskouez da wenneg ;
neuze ez po evit da veg.

FANT

Gwenneien, o, mar em befe,
eun arched koad me a brenfe ;
eun arched d'am muia-karet
'zo bet plantet er-maez eus ar vered !

*Mont a ra kuit en eur huanada.*

AN TAVARNOUR, *diaezet.*

M'em bije laosket banne da hounnez ;
arabat beza didruez,
mes hi n'eo ket eus ar barrez.

TOMAZ, *rust.*

En douar binniget ne vo laket morse
'n hini 'zo deuet gant ar mor e peñse ;
rak hennez 'zo eun den estren
n'en deus gantañ ano kristen.

AN TAVARNOUR

Hogen he gwaz, 'mezi, a oa bet kristenet
en eur barrez pell-pell, en tu all da Wened.

TEPOD

Ne deus kas. Hennez 'zo maro
hep kroaz-nouenn nag oleo.
Arabat ez ay en hevelep plas
gant ar re 'zo marvet e stad a c'hras.

TOMAZ, *en eur ziskouez ar vered.*

Hennez 'zo douar hor re goz ;
mar da tud all sur e vo kroz.

AN TAVARNOUR

Anaon an dud a beñse
'zo 'n he sac'h, emezi. Ha c'houi 'gred kement-se ?

TOMAZ

Em feiz me ne gredan ket re.
N'eus 'met bili hervez doare.

AN TAVARNOUR

Eo sur .Bili n'int ken. (*D'an Tepod*) Te, petra 'gav
[d'it-te ?

TEPOD

Bili sur, netra all. Me 'gav d'in 'elato,
ar seurt traou-se eo gwell chom hep komz anezo.

AR SERJANT, *a gri eus an diavaez.*

Hola, tavarner !

AN TAVARNOUR

Setu, aotrou Serjant,
en ho servij amañ prezant.
Eur werennad win ho po-hu ?



AR SERJANT

Foeltr gant da louzou tu-pe-du !
Lar : an embanner n'emañ ket ganeoc'h ?

AN TAVARNOUR

Bez' edo hizio da vintin.
Bremañ 'mañ en iliz, o kana el letrin.
Neuze ez ay da lakat brall ar c'hloc'h,
hag e teuio goude da lonka eur podad.
Ne ve gleb e c'houzoug, n'oufe prezeg ervat.

AR SERJANT

Neuze pa zeuio ,lar d'ar gwaz
mont d'am c'haout e-tal ar groaz.
*E glevout a reer o vont kuit.*

TOMAZ, *garo* .

C'hoaz tailhou nevez pe gabel ;
eun dro bennak da skuba hor godell.

TEPOD

Gwiriou nevez 'z eus bep sizun :
war ar sukr ha war ar butun,
war an ed gwenn hag an ed du ;
war an ed mor ez aint dioustu.

TOMAZ

Mar gwerzez da vezin re ger,
te 'n em gavo Yann-e-fri-berr ;
penaos 'oufed touza deñved
pa vez ganto kleñved ?

TEPOD

Ar roue 'n deus savet ti nevez,
ennañ pevar devez-arat, hervez,
eun ti maen-benerez, ennañ kambr en estaj,
ha toenn vaen-glas war graou ar marc'h...
Kement-se a goust d'imp arc'hant.

AN TAVARNOUR

Pe zeu ucher pe serjant,
eo sur ez eus cheñchamant.

*Ar c'hloc'h a son, an dud a zered ermaez eus an iliz.*

AR MARC'HADOUR SPILHOU

Spilhou, spilhou !
Spilhou alaouret, spilhou a bep liou !
Chapeledou gwer marellet
'vel 'z eus gant an dimezelled !

AR VARC'HADOUREZ FROUEZ

Deut amañ 'ta, paotredigou !
Ha c'houi 'po per hag avalou,
prunez, rezin, drajez sukret ?

AR VARC'HADOUREZ KOUIGNOU

Bara gwiniz ! Gwestell laez diennek !
Kouignou Kastell, daouzek 'vit eur gwenneg !

AR MARC'HADOUR, *a zeu d'ar red en eur grial.*

Forz, forz ! Harz al laer ! Au voleur !
Amañ 'z eus c'hoarvezet gwalleur !

*D'ar Gouerien.*



Me 'oa 'n em dennet a-gostez,
'b'lamour em boa nesesite,
ha setu 'z eus deuet eun den fall,
'n deus touzet krenn diwar va stal
just va diou spilhenn ar c'haera
'm be gwerzet eur skoed d'ihana.
Eun hanter bistol hag ouspenn
'zo laeret en eun taol souden !
A mab gast filouter treitour,
p'lec'h out-te, fosaer, achantour ?

*Redek a ra pennfollet du-mañ du-hont.*

AR VARC'HADOUREZ KOUIGNOU

Penaos 'oufes-te, inosant,
anaout eul laer etre kant ?

AR VARC'HADOUREZ FROUEZ

Mar bezez ken genaouek-se,
'vo krafet betek da vragez ;
nemet eur c'hi mat az pefe
d'harzal ouz da varc'hadourez.

AR MARC'HADOUR

Eur c'hi a lerez, n'eo ket 'ta ?
Me 'm boa bet soñj a se dija.

*D'ar Gouerien.*

Ha c'houi 'oar eur c'hi da werza ?
Eur c'hi mastin pe otramant :
me 'zo kontant prena 'nezañ
pa 'm eus arc'hant.

*Ar Gouerien a chom dilavar.*

AN TAVARNOUR, *goude eur wilc'hadenn d'ar Gouerien.*

A dra sur, me a oar unan :
bez' ez eus e gi d'ar Falc'han.

AR MARC'HADOUR

Hennez 'zo eur c'hi mat ?

AN TAVARNOUR

Nebaon.
Hep flach tamm e pak ar gedon.
Eva 'fell d'ezañ ; netra da zebri.
Hennez sur 'zo eur mat a gi.

AR MARC'HADOUR

Brao. Me 'garfe gouzout ivez
ha du eo e staon da hennez ?

AN TAVARNOUR

E-keñver-se, va mignon koant,
n'oufen respont hervez ho c'hoant.
Neb a glask sellout a-dostik,
gwak pe galet e krog 'n e gig.

AR MARC'HADOUR

Koz eo moarvat ?

AN TAVARNOUR

Hennez 'zo bet ganet
kempred gant an heol hag al loar.
Pa 'z ay kuit ar mor diwar an douar,
neuze e krevo Ki ar Falc'haned.

*Sezni Falc'han a zeu tre.*

Setu just e vestr o tont en e hent.



AR MARC'HADOUR, *da Sezni.*

Den koz, ar vrud 'zo gant hemañ
m'hoc'h eus eur c'hi mat da werza.
Lar d'in pegement.
Mar be ar c'hi-se diouz va c'hoant
e viot sur a baeamant.

SEZNI

Eur c'hi dispar evel hennez,
n'e rofen evit dek mil skoed, e gwirionez.
Mes evit diskouez d'it e c'hall
eur Pagan 'n em glevout gant eun den a vro all,
m'e laosko d'it evit netra, va C'hi,
gant ma kasi-heñ er-maez eus va zi.

*An holl a ziroll da c'hoarzin.*

AR MARC'HADOUR

Malloz Doue d'ar bonedou ourlet,
a c'hoarz goap eus ar re o deus tromplet.
Da ziwall diouz ar Baganiz
'oan bet aliet e pep giz.
N'em eus ket graet, gwaz a se d'in ;
evit eur wech all e ouezin.

*Hag ez a kuit fuloret-bras.*

AN EMBANNER, *war diri ar groaz.*

Selaouit holl, taolit evez.
A-berz ar Roue 'z eus ordrenañs nevez.

SEZNI, *damgomzet.*

Roue Frañs 'vit sur 'zo eur roue mat :
Bep sul e kas d'imp kalannad.

AN EMBANNER, *a lenn war eur roll paper.*

Loeiz gant gras Doue roue Frañs ha Navar d'an holl brezant ha da zont salud.

Goude an ordrenañsou a bep seurt hon eus savet evit reiza administrasion hor justiz hag hor finañsou ni 'zo bet kavet d'imp da beurechui eürusted hor sujidi ne chome ken tra d'ober nemet prokuri d'ezo an aboñdañs dre fasilite hag ogmantasion ar c'homerz hag ispisialamant an hini a vez graet dre vor hag a zo ar pinvidika hag ar c'honsiderapla.

TOMAZ

Ar roue 'n deus bet kelou bennak
ma vev ar Baganiz diwar gomerz dre vag.

AN EMBANNER

D'ar c'haoziou-se 'ordrenomp hag a blij d'imp pez a ansui :

Deklaromp ma lakomp dindan hor proteksion al listri-mor, o ekipajou ha kargamañchou taolet gant an dampest war aochou hor rouantelez. Anjouagnomp d'hor sujidi ober holl dever da sikour an dud e dañjer a nofraj.

TEPOD

Setu d'ihana eur vat a lezenn.

SEZNI

Gortoz eun tamm, Yann Banezenn,
da welout hag e tremeno
lost al leue dre da c'henou.



AN EMBANNER

Defañs a reomp kas nep lodenn eus ar madou ha marc'hadourez eus al listri echouet, kennebeut eus o c'hordajou ha paramañchou, dindan boan a restitusion ar c'hadrupl hag a bunision korporel.

*An holl a chom sebezet.*

Ar re o devo atantet ouz buhez ha madou an dud nofrajet a vo puniset a varo, hep na c'hallo beza akordet d'ezo gras ebet.

*An holl a chom mantret.*

Ar re a alumo en noz taniou tromplus war aochou ar mor evit sacha hag ober koll al listri a vo puniset a varo hag o c'horfou staget ouz eur wern plantet el lec'h m'o devo graet an taniou ennañ.

*An holl a chom mut-maro, en eur sellout a-gorn ouz Sezni Falc'han. An Embanner a ya kuit.*

SEZNI, *o tisnevel an Embanner.*

Efidandoue, efidandomen,
Dominus vobiscum, amen.

*Damgomzet, d'ezañ e-unan.*

Grit, aotrounez, ho polontez,
ha me 'ray va hini goude.

TOMAZ, *d'an Tepod.*

Ar peñseou 'zo hon danvez ;
ar pez a ra 'r roue-se laerez.

TEPOD

Ar roue 'n deus kemeret a-walc'h :
hol labour kerkoulz hag hor yalc'h ;
d'ezañ rei d'imp pep a leve,
mar kemer ed ar mor ivez.

*An daou a ya da gaout Sezni Falc'han,*
*o fez koad ganto.*

TOMAZ

Disput 'zo etrezomp, Sezni. Bez ar barner,
Lezenn ar Mor pa ouzout sklaer.

SEZNI

Peseurt eo ar sujed ?

TOMAZ

Eur blanken goad dero
'zo bet kaset d'ar sec'h gant al lano.

TEPOD

Asambles hon eus he c'havet.

SEZNI

Pelec'h ?

TOMAZ

War an traez, just e-tal ar Vuoc'h.

SEZNI

Mat. N'eus arvar. Hounnez 'zo d'eoc'h.

TOMAZ

Hounnez 'zo d'imp hon-daou, ni 'zo akord a-grenn.
Mes d'ar-benn he ranna, n'en em glevomp ket ken.



TEPOD

Eur pez koad dero c'houec'h troatad ennañ.
D'ober eun doenn graou a ve mat-kenañ.
Mes d'ar-benn e ranna, aze 'stag an afer :
mar be trouc'het e daou n'hellfen ket ken ober.

SEZNI

Pa 'z oc'h akord d'ar-benn ranna,
ha n'oc'h ket d'ar-benn hantera,
aviz oun ranna hep trouc'ha.

TOMAZ

Gwir eo em feiz ! Setu, kavet an dra...

TEPOD

Ya... Koulskoude, unan n'en devo tra ?

SEZNI

'N hini en deus ezomm 'vo d'ezañ ar pez holl,
egile en devo digantañ da zigoll
eun dra bennak war-dro, pe arc'hant en distaol.

TOMAZ

Mat, me 'gemer an treust, ha me 'roy d'an Tepod
pevar real, pe eur c'harrad fagod.

TEPOD

Nann, me eo a gemer evit pevar real,
pe, mar kar gwell Tomaz, diou boezellad segal.

SEZNI

Pa 'z eo evel-se an traou, paeit pep a vanne,
hag an treust, d'an diñsou e c'hoariot ane'.

*Hag e c'halv an Tavarnour.*

TEPOD, *diaezet.*

Dal, pa soñjan mat, me n'e gemerin,
'met daou varr gwiniz Tomaz a roy d'in.

TOMAZ, *hevelep tra.*

Em feiz, pa bouezan tout, d'an Tepod e lezan
gant ma roy daou garrad fagod e-lec'h unan.

SEZNI

Sa, paeit boutailhad, ha pa hor bo trinket,
c'houi 'denno d'ar blouzenn 'n hini n'en devo ket.
*An Tavarnour a zegas eur voutailh.*

TOMAZ, *abaf.*

Feiz, Sezni, ne dalv ket ar boan :
gant va hanter me 'ray eur bank.

TEPOD

Ya Tomaz, trouc'homp anezañ ;
Me gant va hanter a ray tan.

TOMAZ, *en eur vont kuit.*

Kenavo Sezni ; bremañ 'z omp akord.

TEPOD, *da Sezni.*

Dre ma ouzout Lezenn ar Mor.

SEZNI, *e-unan, en eur vousc'hoarzin.*

Gant lezenn ar roue ne sav 'met disput ;
gant Lezenn ar Mor 'vez unvan an dud.
*Tangou a dremen.*

A 'ta Tangou !



TANGOU

A 'ta Sezni !

SEZNI

Warc'hoaz vintin,
m'em eus soñj ac'h eus kontet d'in
daou wenneg re 'vit eur c'harrad bezin.
Setu int amañ. Dal.

TANGOU

Den onest oc'h, Sezni.
A-enep an dud ne garit pec'hi,
'vel ar person 'n deus prezeget.
Klevet 'c'h eus ar sarmon ?

SEZNI

Da gomz gwir n'em eus ket.
Rak seul ma teuan kosoc'h-koz
etretant e tapan repoz.
Eun dra vat eo sertenamant
d'ar merc'hed ha d'an dud yaouank.
Peseurt 'oa ar sujed ?

TANGOU

Arabat ober gaou
ouz an nesa, dre gomzou na dre oberiou.

SEZNI

En-tailh setu eur sujed mat.
Ouz an nesa eo ret beza onest.
N'eo ket a-walc'h eo rei d'ar gest...
Me 'oar meur a hini o deus laosket er plad...
*Hag e c'hoarz gant eun aer fin.*

TANGOU, *izeloc'h e vouez.*

Sezni, eun dra 'zo hag am rent nec'het :
aon am eus n'em befe pec'hed.

*Azeza a ra e-kichen Sezni.*

Te 'c'h eus soñj, da c'houel Nedeleg,
al lestr 'zo deuet war ar c'herreg...
Eun den eus ar mor 'm eus sachet.

SEZNI

Pelec'h ?

TANGOU

War an traez e-tal ar Gazeg.

SEZNI

An den 'oa d'it.

TANGOU

D'in 'oa an den,
n'eo ket gwir ?

SEZNI

Se 'zo al Lezenn.

TANGOU

Outañ em eus, evel rezon,
goulennet paea e ranson.

SEZNI

Arc'hant en doa ?

TANGOU

Ya. Da larout eo, eur gwennegig bennak...
Ha refuzet en deus.



SEZNI

Pe 'vit tra ?

TANGOU

N'ou'n perak.
Neuze, gantañ 'm eus darc'haouet...
Me 'oa droug ennoun, me 'm eus skoet...
N'em eus ket skoet start 'elato,
ma 'z eo bet 'n em gavet maro.

SEZNI

Kalz en em gav en doare-se
antronoz goude eur peñse...

TANGOU

Ar gwir 'oa ganin sur... Nemet
ouz va nesa, gaou am eus graet !

SEZNI

Da nesa ne deo ket, 'n hini deuet a bell vro !

TANGOU

'Gav d'it ? Me n'oun ket dinec'h 'elato.
Sellet em eus ouz an Daolenn :
spontusa poan 'zo evel-ḥen :
eur rod vras warni koñtellou
da zisparfoeltra 'r bouzellou...
Kement-se, Sezni, a ra d'in tourmant.
Da vont da gofez 'm eus eur bras a c'hoant.

SEZNI

Chom 'ta. 'Vit ar pez a lerez,
nep hini ne da da gofez.

TANGOU

Koulskoude, Sezni, me 'm eus keuz...
Ya teruplamant aon am eus
na vervo an nouenn em penn
ma 'z in diremed d'an Ifern.
Rak pa soñjan, 'n aotrou person
'zo desket mat e pep feson.

SEZNI

Ar person ? Re yaouank eo c'hoaz,,
pa n'eo memes hanter-kant vloaz !
N'eo ket eus ar barrez ouspenn...
Ne oar banne eus al Lezenn...
'n aotrou person a-raok, nebaon,
n'en dije graet ar seurt sarmon.

TANGOU

Te 'gred en dije laret er gador
e ve brao senti ouz Lezenn ar Mor ?

SEZNI

'Ket avat ! Mes eus an traou-se
Hennez d'ihana nep tro ne gomze !

TANGOU

Ar person nevez 'oar tout a zoare...
Lenn a rae war an Aviel
ma 'z eo merket ennañ an traou selestiel...
Hon oberiou, 'mezañ, 'vo pouezet gant Doue,
ar re vat da genta, ar re fall da c'houde ;
n'eo ket gant eur c'hrog-pouez, kompren,
gant eur valañs avat, eur valañs diou bladenn
'vel 'z eus gant ar varc'hadourien.



SEZNI

Eun ober mat bennak ac'h eus graet ez puhez ?

TANGOU

Heu... me 'lar va fedenn bemdez...
ha bep sul ez an d'ar barrez...

SEZNI

D'eur c'hristen se 'zo e zever anat.
Ober vad n'eo ket holl ; ret eo ober ar mad.

TANGOU

Me 'ro da gest ar veleien ;
me 'laosk bara d'ar beorien...

SEZNI

Abalamour ma 'z eo ar c'hiz
da veva an dud a iliz ;
ha pa laoskez eur c'hoz gwenneg,
e kav d'it ec'h eus laosket dek !
Panevet al lorc'h hag ar boaz,
peorien ha kloer 'yafe sur en noaz !

TANGOU, *en eur c'hoarzin.*

Gwir eo... Ma ne vemp endalc'het...

*Mantret.*

Ha n'em eus kempouez d'am pec'hed !

SEZNI, *goude beza soñjet piz ha pell.*

An den a lerez... Te 'poa roet sikour
d'ezañ da vont 'maez eus an dour ?

TANGOU

Ya sur. Doun eo ar mor aze.
Panevedoun en em veuze.

SEZNI

Brao. Ar seurt ober hep douetañs
a gempoueze just er valañs.
Droug ha mad e pep a bladenn,
hag e chomo sounn ar walenn.

TANGOU, *laouen.*

Droug en tu-mañ, mad en tu-se,
hag ar walenn a chomo sounn...
Sezni Falc'han, m'hen tou Doue,
finoc'h out eget ar person !

SEZNI, *o prezeg distag.*

Pec'hed ne c'hall beza, na dizenor
gant ar re a sent ouz Lezenn ar Mor.
Rak al lezenn-se 'zo eul lezenn vat,
diktet da Voiz gant Doue an Tad.
N'eus ket a berson ha n'eus ket a roue
a c'hallfe herzel ouz al lezenn-se.

*Tangou en em denn. An Tavernour a zeu war-dro.*

Arabat meska e nep giz
traou ar mor ha traou an iliz.

*Benoni Vran a zeu tre.*

BENONI

Demat d'it, Sezni.

SEZNI

Ha d'it Benoni.

*Ober a ra d'ezañ azeza en e gichen.*

Lar d'in 'ta, koz vran dibluet :
peseurt krim euzus ac'h eus graet
ma 'c'h eus laosket er plad eur skoed ?



BENONI

E, n'ouzout ket ar c'hrennlavar :
Prof stank d'an Aotrou Sant Alar
a dalv teilaj war an douar !
Ar bezin a zeu keroc'h-ker ;
N'eo ket fall ganin an afer !

SEZNI

Setu-te 'ta, Pagan divez,
a skrab ar pri e-lec'h an traez ;
'n hini n'oar ket an tu mat da
vedi an ed hep e hada !

BENONI

Setu-te 'ta, Pagan aotrou,
a c'hounez diboan ar skoedou ;
'n hini a labour e zouar
gant eur c'hrog e-lec'h eun arar !

*Hag e tirollont o-daou da c'hoarzin.*

SEZNI

Mar be va merc'h da zimezi,
gwell 've d'in sur rei anezi.
Ya, me 'rofe va Del kentoc'h
d'ar spazer pe d'ar seller-moc'h !

BENONI

Mar be en oad va mab Goulc'hen,
Gwell 've d'in sur mont da c'houlenn...
Ya sur, me 'c'houlennfe, nebaon,
eur plac'h... er-maez eus ar c'hanton !

*Hag e c'hoarzont adarre kenañ.*

SEZNI

Neuze, petra nevez ganez ?
Ha dont a ra brao ar panez ?

BENONI

En ho servij me ha va re.
*Goude eur pennad amzer.*
'Vel-se 'ta, setu an doare :
d'am mab Mikael ar c'houmanant,
d'am mab Goulc'hen eur som arc'hant.

SEZNI

Ganin avat setu an dro :
mar deu unan hag a blijo,
va C'hi da griba en devo.
E gas gantañ ma ne c'hall ket,
ganimp e chomo da gousket,
ha d'am merc'h Del e vo pried.

BENONI

Orsa selaou, Sezni va den.
Sal' da aotre, va mab Goulc'hen
a yelo du-se da bourmen.

SEZNI

Merc'h ar Falc'han da vab ar Vran ?
Goustad ! Efrontet ez kavan !
Va zad 'yae da chase war varc'h
gant an aotrou kont a Benmarc'h ;
mar be deuet eun tenner panez
da gregi en e falc'hanez,
diwarnañ en dije distaget, hep douetañs,
eur veudadenn gig evit an ofañs.



BENONI

Va zad-me, vitañ n'oa ket nobl,
koulskoude 'rene micher bropr.
E garg 'oa mont, goude peñse,
d'ober en aod eun dro vale.
Kement den a gave, ac'han betek Pempoul,
e plante ane' koantik en eun toull.
Evel-se, ouspenn o dilhad,
a oa d'ezañ hervez ar c'hiz,
o bleo en doa dreist ar marc'had,
— prenet e kêr eur mat a briz, —
ha c'hoaz ouspenn se traouigou
bet dilezet kalz a wechou...
*Mousc'hoarzin a ra. Neuze, gant eun aer serius-tre.*

Pevar kant skoed, setu an dra.

SEZNI

O o. Dioustu ?

BENONI

Dioustu.

SEZNI

A a.

BENONI

Ha nompas skoedou miliner ;
Skoedou nevez, sklaer ha pounner,
skoedou mat kontet ha renket
war an daol a-raok ar banked.

SEZNI

Da welout eo. Ne laran ket...
Mes da vab 'zo eun imbesil ?

BENONI

O ket ! Hennez 'zo eun ibil.

SEZNI

Daoust hag heñ 'zo e dreid krogek
'vit galoupat war ar c'herreg ?

BENONI

Bez' int sur... Ivez e zaouarn
'c'hellez kredi. Krogou houarn.

SEZNI, *gant eur wilc'hadenn.*

Ha gant e zaouarn, va c'homper,
lar d'in ar pez a oar ober ?

BENONI

Bez' e oar ober sin ar groaz,
gwiska 'r roched war e ziskoaz,
trouc'ha 'r bara gant e goñtell,
trouc'ha 'r buzug gant e rastell,
ober sin ar groaz adarre,
ha mont da gousket 'n e wele.

SEZNI

Ya. Hennez n'eo 'met eul leue.

BENONI

Me 'lar d'it ez eo eur paotr fin.
*Kuzulik.*
Eur wareg 'n deus graet gant eur brank ivin



'vit mont d'an aod da ziskar laboused.
Pfuit, ar virig... ha plouf. Ne ra taol gwenn ebet.

SEZNI

Eur wareg ivin ? Ar seurt prenn
n'eo ket gwall stank war an tevenn...
N'oufe-heñ ober gant eur seurt danvez
aesoc'h da gavout war an traez ?

BENONI, *goude beza sellet gant evez tro-war-dro, e skouarn Sezni.*

Gant eur vilienn e oar ober ivez.

SEZNI

Brao. M'hen gwel, da vab 'zo eur maout.
Ouspenn se eo ret d'ezañ kaout
eun daoulagad evit gwelout
hag eun diskouarn evit klevout.

BENONI

Hennez a glev gant e lagad
hag a wel gant e skouarn ervat.
Pa ve eul laouenn o tozvi,
pe eur c'hloareg o 'n em vezvi.

SEZNI

Mat eo se, komper, mat-kenañ.
da vab 'zo eur gwir baotr vailhant.
Mes Lezenn ar Mor, n'he goar ket ?

BENONI

Desk d'ezañ hag e vo desket.
Ger evit ger 'vel e bedenn
e vo ifournet en e benn.

SEZNI

Em bolontez e ray pep tra ?

BENONI

N'ec'h eus 'met komandi d'ezañ.
Nebaon ! D'ar-benn kriba da gi
n'en devo nep damant d'e gig.

SEZNI

Hag ober a ray war va lerc'h ?

BENONI

Kenderc'hel a ray, bez dinec'h ;
ha war e lerc'h e vugale
mar deus gant bolontez Doue.

SEZNI, *gant nerz, en eur starda e vrec'h da Venoni.*

Brao eo se ! Brao eo se, breur koz.
Gwaz d'am merc'h 'vo da vab Goulc'hen.
Kompren : em bez n'em be repoz
mar goufen va C'hi diberc'henn !

*Del a zeu tre, eul levr dindan he brec'h ganti.*

Lar d'in ha te 'welas james
etre Goulven hag an Elez
Paganez ken flour ha ken koant,
ken brao kempennet ha ken drant ?

BENONI, *goude beza sellet ouz Del evel ouz eur gazeg er foar.*

Ya, hi 'zo stank he lostennou...
hag ivez he dent er genou.



DEL, *en eur c'hoarzin.*

M'hen kred sur ! Nep hini ne vank !

BENONI

Bez' ez eus kalz a ziaezamant
pa vez he dent d'eur wreg re stank.
Va hini pa roas hec'h asant
'vel eur wiz koz a oa dizant.
Ma 'z oun bet bepred didrubuilh
d'ar-benn ar c'hig hag an anduilh.

DEL, *chifet, d'he zad.*

Va zad, graet em eus va fedenn,
ha karget a zour ar grogen.
Setu-me prest da vont d'ar gêr
kent ha ma kavot mat ober.

SEZNI

Afer am eus amañ. Kae du-se d'am gortoz.
*Da Venoni.*
Deomp aze 'barz ar sal. Amañ 'z eus re a drouz.
*Hag ez a en davarn a-gevret gant Benoni.*
*Del a ya d'azeza e tradñ ar groaz.*

FANT, *o tont goustadik dre ar vered.*

Gelegan, gangan, gelegan.
Demat d'it-te, Katell Falc'han.
Fant a zo bet savet abred,
tamm bara 'vat n'he deus debret.

DEL,

Kaez ! Dal va bara binniget ;
debr anezañ parfed
en enor d'an Dreinded.

Hag emberr e teui d'hon ti
ma 'z po peadra da zebri.

FANT, *a dorr ar bara.*

Me 'zebro an tamm-mañ gant da c'hrad vat,
pa 'm eus a naon eur gwir gofad ;
ha me a viro ar rest em askre
'vit an Anaon pa vo ar mare.

DEL

En ofern-bred 'oas ?

FANT

N'hellan ket siouaz !
'n aotrou person a gav iskis
pa 'z an gant va sac'h en iliz.
'b'lamour d'an Anaon, kompren a rez
'b'lamour n'int ket eus ar barrez.
Te 'gav d'it, Del, e ve laerez ?

DEL

D'ar-benn pedennou n'eus nep laeroñsi.
Nann, an Anaon n'o deus gwarizi.
Ne zere avat ez ajes
e-barz ti Doue, eur sac'had mein ganez.

FANT

Te ivez a gav d'it e ve mein ar re-se ?
Anaon int avat... Anaon. Te 'gred se ?

DEL

Mar hen kredez a wir galon,
ya, ar re-se 'zo anaon.



FANT

'Ket gwir ! Te a zo mat, Del gaez.
Mes fall eo ar re all, a nac'h
e ve amañ ganin em sac'h
eneou kavet war an traez.

*Furchal a ra en he sac'h.*

Ar c'henta ene 'm eus kavet
'oa hini va muia-karet.

DEL

Me 'oar...

FANT

Dont a rae eus an Inizi
ha ni 'oa war hon dimezi..
Me 'oa deuet amañ eus va bro
'vit beza 'bretoc'h war e dro...

DEL

E lestr 'zo bet en em gollet...
E gorf 'zo bet d'an aod taolet...

FANT

E ene gantañ 'n e gichen.

DEL

Er vered n'eo ket bet laket...
Fant kaez, n'en em c'hlac'harez ket...
me 'oar an istor penn-da-benn.

FANT, *kuzulik.*

Eun dra 'ouzon, te n'hen gouzout :
d'am mignon int o deus graet droug.

DEL
Penaos ? War eur garreg eo bet faoutet e dal.
Setu ar wirionez. Netra mui, netra all.

FANT
Pe c'hiz eo maro, me 'oar an doare :
toullet o deus e benn 'vit tenna e ene.

*Sacha a ra eur vilienn eus he sac'h.*

Na piou 'gredfe larout bremañ
n'eo ket e wir ene hemañ
pa weler warnañ, — sell ervat, —
eur vlevenn peget gant e wad !

DEL
Kuz hennez, Fant. O, me 'm eus aon !

FANT, *en eur floura ar viliennn.*
Koant ez oa, te 'oar, va mignon !
Bleo melen d'ezañ eur pennad ;
liou an neñv en e zaoulagad...
Koant ez oa, va mignon, ya da,
eur pikol toull ruz 'kreiz e dal gantañ !

*Gant keuz ez adlaka ar viliennn en he sac'h.*

Me 'soñj d'in, te az po kent pell
eur mignon hag az flouro, Del.

DEL, *teñval he fenn.*
'M eus ket c'hoant da zimezi c'hoaz.

FANT
Koulskoude 'z out en oad, ha mui 'zo, pennhêrez.
A baotred koant n'eus defod er barrez.



DEL
Nikun eus ar barrez n'em bo da waz.

*Hag e chom enkrezet.*

FANT
Va lez da welout da euriou. O, bez dichal !
Sellout a rin e-barz, ha netra all.

*Del a ziskouez he levr d'ezi.*

Na pegen brao ez eo moulet ha skeudennet !
Amañ eul labous... Aze eur fleurenn...
E Lesneven sur ez eo bet prenet ?

DEL
'Ket. Heñ 'oa el lestr kollet warlene.
Digant va zad 'm eus bet ane'.

FANT
E bar ne deus er vro. 'Vit sur ez eo galleg ?

DEL
Galleg na latin. Kloareg na beleg,
hag an aotrou person heñ e-unan
n'int ket bet evit lenn ennañ.

FANT
Te avat 'c'hall ober ?

DEL
'Gav d'in

FANT, *en eur ziskouez eur bajenn.*
Petra 'z eus amañ ?

DEL
Pedenn ar mintin :
Pater noster.

FANT

Hag aze ?

DEL

Aze 'z eus eur c'hantig : an hini a ganer
da bardon an Itron Varia Folgoad.

FANT

Eur brao a gantig eo, sur mat.
Nag amañ c'hoaz ?

DEL

Amañ ?

*Klask a ra eur pennadig ha neuze e kan :*

Eul lestr a zo deuet war ar mor ;
emañ mab ar roue ouz e vord,
emañ kant lakez war e dro
dilhadou ruz ganto...

FANT

Mes hennez n'eo ket eur c'hantig?

DEL

'Ket : eur chanson ;
ar gaera eus ar chansoniou :
'n hini 'gane va mamm, Doue 'bardon'.

FANT

Hi 'zo merket aze war da euriou ?

DEL

Hep mar ebet. Va levr pa 'z eo ar c'haera tout
rank ar gaera chanson en em gavout.



FANT, *goude beza soñjet.*

Kompren a ran : ennañ ez eus ar pedennou,
hag ivez traou da lenn er gêr, pa vez inou.

*Mouskana a ra :*

Emañ kant lakez war e dro
dilhadou ruz ganto...

Ha goude, petra 'z eus ?

DEL

Goude ? Me n'ouzon ket.

FANT

Fin ar chanson n'eo ket aze merket ?

DEL

Selaou, Fant kaez : fin ar chanson
evit komz gwir me n'he gouzon.

FANT

Evel-se n'ouzout ket perak
e teu mab ar roue gant e vag ?

*Goude beza soñjet.*

Moarvat e klask eur verc'h bennak.

DEL, *en eur c'hoarzin.*

Ne gav ket d'in ! Evit kemerout gwreg,
eur mab roue n'en deus da redek !

FANT

Da c'houzout eo. Petra 'glaskfe hennez
e bro ar Baganiz, nemet eur bennhêrez ?

*Goude eur pennad soñj.*

Mar deu, ganit 'vo e zibab.

DEL, *gae.*

Brao ! Setu-te oc'h ober goap !

FANT

Ya, te eo a choazo, pa 'z out 'n hini gaera.

DEL

Mab eur roue ne choazfe merc'h eus va stad.

FANT

Mab eur roue 'ra 'vel ma kav mat.
Dal. Unan 'oa em bro, toull he loerou,
hag he deus añjolet keginer an aotrou.
M'he deus bremañ chadenn aour 'n he c'herc'henn,
ha bemdez kig ha bara gwenn.

DEL

Me avat n'oun ket manantez !
Va zad koz a oa floc'h ; ni 'zo nobl a lignez.
'Vel-se 'ta, Fant, a gav d'it-te,
d'e vro gantañ heñ am c'hasfe ?

FANT

Evel just, war eun inkane.

DEL

Gwir, kaez, te ne glevez banne.
Dre vor pa 'z eo deuet eus e vro,
er memes giz ez aimp en-dro.

FANT, *abafet.*

Dre vor da b'lec'h e c'hallfec'h mont ?

DEL, *en eur ziskouez ar mor.*

D'e vro gaer du-hont, pell du-hont.



FANT

Mes, en tu all d'ar mor, n'eus 'met an Inizi ;
hag eno e chom diaoulou
hag a zebr ar vugaligou.

DEL

Eur vro all 'zo, na ouzout anezi...
Sell piz : ne welez tra, 'rez an dremmwel ?

FANT

Ne welan seurt, nemet brumenn vor o sevel ;
ha se n'eo ket eur seblant reiz,
brumenn vor da vare kreisteiz.

DEL

Me 'wel du-hont eun douar kaer
o luc'ha dindan an heol sklaer.
Me 'wel eun tevenn ken gwenn hag an erc'h ;
pelloc'h parkou ed ; ha koadou war-lerc'h.
Me 'wel eur vali hir, enni pikolou gwez ;
a-us d'ar porrastell ez eus eun ardamez.
Me 'wel eul liorz kaer, enni bleuniou e-leiz ;
eur c'hae beuz en he zro, eul leton en he c'hreiz.
Me 'wel eur maner bras kizellet e vuriou,
Mein-glas 'zo war an doenn ha gwer er prenestrou.

FANT

Nag a draou a welez, ha me ne welan tra !

DEL

Tav 'ta. Gortoz. Tud a welan bremañ.
Eun den yaouank ez eus e kambr an douribell
o kimiada e vamm kent evit mont da bell.

Setu ar prins war varc'h. o vont dre an hentou,
war e lerc'h kant lakez ruz-flamm o dilhadou.
Me 'wel eur fourgadenn he goueliou astennet ;
war ar c'hastell a-dreñv setu ar prins pignet.
Ouz son ar sutellou e saver an eor ;
deredek 'ra al lestr etre 'n neñv hag ar mor.

*Hag e chom kollet en he gweledigez.*
*Goulc'hen a zeu goustadik dre ar vered;*
*gant an eil dourn e kuz he daoulagad*
*da Zel ha gant egile e flemm d'ezi he*
*biz gant eur spilhenn.*

GOULC'HEN

Divun eun divunadenn :
ken moan hag elumetenn
hag alaouret penn-da-benn.

DEL, *en eur en em zishuala.*

Va laoskit kuit ! — O, Goulc'hen, te 'zo kriz !
Va gloazet 'c'h eus ! Ar gwad ruz 'zeu d'am biz.

GOULC'HEN

Sell an diou spilhenn goant.
Choaz unan diouz da c'hoant.

DEL

Mar choazan unan, da biou 'vo eben ?
Moarvat d'az koulmig wenn ?

GOULC'HEN

Kas a ran anezi d'ar foar.
Unan he freno hep arvar.



DEL

Neuze kas an diou war eun dro :
daougement a brofid az po.

GOULC'HEN

Va c'hado 'refuzez ?

DEL

Kado n'em bo ganez.,
pa n'out d'in na breur na kar nes.

GOULC'HEN

'Vit sur n'oun ket breur d'it, na kar nes kennebeut;
gwelloc'h avat e vin a-barz nemeur.

DEL

Petra 'lerez ?

GOULC'HEN

Gant hon tadou ez eus diviz
ma vimp dimezet a-benn miz.

DEL

N'eus bet kaoz a se gant va zad .

GOULC'HEN

Kaoz 'vo abred pe ziwezat.
Pe 'vern d'imp, hañ, Delig karet,
gant ma vo a-barz an eured ?
Penaos ? Setu-te glac'haret ?
Ne blijan ket d'it dre zegouez ?

DEL

O nann... Nemet evit bremañ,
n'em eus ket c'hoant da fortunia.

GOULC'HEN

'Elato te 'zo pennhêrez ;
ret eo d'it choazout er barrez.

DEL

Dimezi ha pa ve ret d'in,
n'eo ket er barrez e choazin.

GOULC'HEN

Ha te 'pe preferañs lec'h all ?

DEL

Ha pa ve se?

GOULC'HEN

Se 'ray sur afer fall.
Amañ n'eus ezomm eus eun divroad.
Da dad n'e gemerfe, sur mat.

DEL

Perak 'ta?

GOULC'HEN

Ne ve ket kontant da zeski
eun divroad da zic'houena e gi.

*Del a dro he fenn.*

Del, perak out-te ken garo ?
Gwelloc'h egedoun ne gavi er vro.
Klev : me 'zo eun tamm mat a baotr,
eur paotr dioustu ha dichipot.
Te 'po an holl draou en da soued,
ar blijadur koulz hag ar boued.
Te 'po amann gant da vara bemdez,
ha war ar c'hig, da sul, ne vin ket piz.



Bez dinec'h d'ar-benn al labour :
N'i da vezina na da gerc'hat dour.
Va zad 'lar ne vo ezomm a blac'h-saoud;
me avat 'gav d'in e ve gwell kaout :
n'hor befe hini e ve sur gwall vrud;
arabat e vemp war deod an dud.
Ar gwella 've choazout unan
a vevañs hag a c'hopr bihan.
N'oan ket e poan da gaout fortun;
mes te 'blij d'in evel nikun !

*Kuzulik.*

Me 'yel emberr gant va gwareg
da ziskar brini er c'herreg.
Ar gaera 'vo paket a vo evidout, Del.
Hag e ri eus he diouaskell
gant an eil hini eur palouer
ha gant eben eun aveler.

DEL

N'em eus ezomm a gement-se !

GOULC'HEN

Daoust ha te 'c'h eus kas ouzin-me ?

DEL

Kas am eus ouz an neb a laz laboused-mor,
rak er re-se 'z eus eneou toc'hor,
eneou glac'haret hag a ouel ha hirvoud,
hag o laza 'gas gwall zarvoud.

GOULC'HEN

Na te 'zo drol !

*Kutuilh a ra eur vleunienn er vered.*

Neuze kemer ar fleurenn-se.
Stag anezi ouz da gorf-sae,
ma chomimp-ni en amitie.

DEL

Da fleurenn ne gemerin ket.

GOULC'HEN, *en eur c'hoarzin.*

Enni 'elato n'eus ene ebet ?

FANT, *a en em ziskouez eus a-ziadre ar groaz.*

Gaou a lerez war se, Pagan.
'eneou 'zo ivez er fleur ;
p'o diframmez gant da graban,
se 'zo eur seblant a walleur.

GOULC'HEN

Te eo, truantez ? Gortoz, gwrac'h,
me 'ya da ziveina da sac'h.

FANT

Lak' evez ouz an Anaon !

GOULC'HEN

Anaon ? Ya, bili !

DEL

War se petra 'ouzout ?

GOULC'HEN

Penaos, Del, te ivez a gred se ? Hiniennou
a gav d'ezo ec'h eus ez penn balafennou...
Ar re-se anaon ? Sur evit hen kredi
en holl barrez ne ve kavet hini.



DEL

Petra 'ta 'oar an dud ?

GOULC'HEN

Selaou.
Pa 'n em gav gouel an Anaon,
an holl, se 'zo anat, 'n em zastum er volz-kañv.
Diaes-bras 've o c'honta, ar re 'zo bet marvet
'barz ar barrez, aba Grouidigez ar Bed.
Er bloaz-mañ dek, warlene pevarzek,
er bloaz a-raok, gant ma oufen, pemzek.
Ha c'hoaz a-raok. Erfin, n'hallfed o niveri.
Sell, er volz-kañv, eur c'harrad n'afe ket enni.
Penaos 'z afe an holl neuze, mar bent bili ?
Eun ene, a gav d'in ha d'an holl dud a oar,
'zo evel eur vi pig, pe c'hoaz eur preñv-douar.

*Rust.*

Diskouez d'in da levr ?

DEL

Laosk hemañ !
Peseurt 'c'h eus da welout ennañ ?

GOULC'HEN

Emañ ar c'hoeñv gant hon ounner.
'Vit he diavela, moarvat 'z eus eur ger ?

DEL

Em levr-me n'eus traou evel-se.

GOULC'HEN

Petra 'vat 'z eus ennañ neuze ?
Eur seurt levr, an Diaoul hen goar,

n'eus 'vit e lenn war an douar.
N'eo ket eun euriou eo tamm 'bet :
eun nekromant ne laran ket.

DEL

N'eo ket! Binniget eo bet en iliz,
ma 'z oun bet lezet d'e gaout en ofis.

GOULC'HEN

En iliz! Me 'oar pelec'h e lakfen.
Er solier evit sur, staget ouz eur chadenn,
hag Ofern ar Vaz d'ezañ e kanfen...
Pa ouezo anat eo kavet e vestr,
da larout traou sañset sur e vo prest.
Setu peseurt 'vo ganin an doare,
Delig, pa vimp-ni gwaz ha gwreg gant gras Doue.

DEL

Mes ni ne vimp biken ! Kae kuit !
Euz 'm eus ouzit, euz 'm eus ouzit !

FANT

Lak evez, den yaouank.

GOULC'HEN

Perak lakat evez ?

FANT

Arabat, gant ene ar plac'h, e c'hoarifes !

GOULC'HEN, *en eur c'hoarzin.*

Eun ene c'hoaz ? Mar deo eur maen bili,
n'eus tamm riskl evit e derri !



FANT

Ket ! Ene eur plac'h n'eo ket maen !
Mes, graet a baper fin eur c'haer a levr
a weler ennañ an neñv hag ar mor
ha kement labous ha kement fleurenn...
Outañ mar stokez tamm, setu an traou taolet...
Ne chom ennañ 'met eur sparfell,
eur pikol labous du o stlaka e eskell,
kollet, follet ha dirollet !

GOULC'HEN, *en eur c'hoarzin forz.*

Ac'hanta kenavo, diou vamm an Anaon.
Me 'ya bremañ d'ar gêr, rak me 'm eus naon.
*Mont a ra kuit.*

FANT

Fall eo-heñ. Fall int holl... Ya drouk !
O Del, me 'garfe 'teufes d'am ambroug
pell diouz an dud, pell diouz ar bourk !
*Kuzulik.*
War an traez du-hont ez eus eun iliz
ma 'z an enni da larout va fedenn bemdez,
eun iliz vras ma pedan enni dibreder,
hep aon rak ar sakrist hag an archer.
Eno bep mintin 'vez kanet
eun ofern evit ar Re Dremenet.
Ne weler nep beleg ; nemet an ostañsor
o sevel lugernus war eun aoter er mor.
Hennez 'zo eun ofis, kompren,
'vit an dud a beñse hepken.
Bez' int holl aze war an aod, ,
daoulinet, 'n eur bedi devot...

Va hini-me er c'henta plas,
beziet dirak an aoter vras...

*Daoulina a ra, stouet he fenn evel ma vefe war eur bez.*

DEL, *en eur lakaat he dourn war he fenn da Fant.*

Paourez kaez !

FANT

Kaout a ra d'an dud ez oun foll,
ma 'z oun gwallgaset gant an holl,
ha va feadra refuzet
dre ma welan an traou kuzet.
Mes te ivez a wel, ha n'int ket traou garo
'vel ez eus pa vezer maro...
Da re-te 'zo kaer, kaer-kenañ !
Lar, Del : mont a raimp war eun dro
da glask kement tra kuzet 'zo er vro.
Ha te 'sikouro dougen va sac'h, n'eo ket 'ta,
'zo pounner war va c'hein, ken e varvan gantañ !
Dont a ri ?

DEL

Mont a rin.

FANT

Peur e teui ?

DEL

Warc'hoaz.

FANT, *trist.*

Bep gwech te a lar se, ha ne zeuez biskoaz.



DEL,*en eur sevel buan.*

Setu va zad. Kenavo 'ta emberr.
Da vare ar goan deus d'ar gêr.

*Sezni ha Benoni a zeu er-maez eus an davarn.*

BENONI

Graet ar stal. 'N embannou dioustu goude an eost,
hag a-benn gwengolo ni 'zebro ar c'hig rost.

SEZNI, *o selaou war-du ar mor.*

Te 'glev, du-hont... ?

BENONI

Petra ?

SEZNI

Kana 'ra an Elez.
Warc'hoaz, ar Pagan a ray e zevez.

DIWEZ AN ARVEST KENTA

# AVERST II

*Kambr an annez e ti ar Falc'han. En tu kleiz eur siminal, war he maen-tal eun ardamez hanter rivinet*

*En hevelep tu eul listrier, en e c'houde eur skalier.*

*E goueled ar c'hoarilec'h eur prenestrig war gleiz, hag an nor-di war zehou.*

*En tu dehou, daou wele-kloz lakaet a-dreuz an eil war-lerc'h egile, bankou dirazo. En hevelep tu war an diaraog eun nor war eur gambr e-kichen.*

*Dirak ar siminal eun daol vras.*

*Pa zeraou ar c'hoari, emañ Del azezet ouz taol o lenn en he levr ; Mon war ar bank-oaled o lavarout he fateriou, ha Sezni Falc'han en e wele (an hini pella).*

*Noz eo anezi. Ar c'hoarilec'h a zo sklaeriet gant eur c'houlaouenn-soav war an daol, hag ivez gant tan an oaled.*

*Er-maez e klever trouz eur gorventenn.*

DEL

Gwall ziwezat eo, Mon. Kae da gousket ;
me a veilho.

MON

Me ne din ket.

SEZNI, *en e wele, o hopal.*

Mon !

MON, *o vont war-du Sezni.*

Petra 'fell d'eoc'h, va mestr?

SEZNI

Kae da welout petra 'c'hoarvez gant an dampest.

*Mont a ya kuit.*

DEL

Perak en em chala, va zad ?
An traou er-maez 'zo renket mat.
Pa 'z oc'h klañv chomit er gwele,
ha me 'bedo 'n Aotrou Doue
ma lako ac'hanoc'h pare.

MON, *a zeu en-dro da gaout Sezni.*

Eus an Elez 'z eus trouz-mor o sevel,
hag ivez 'z eus barrad-avel,
ma 'z eo aet va c'hoef kuit diouzin.
Brava amzer, Sezni, 'vit ar bezin.

SEZNI, *a vouez izeloc'h.*

War ar mor bras 'c'h eus-te sellet ?



MON

War ar mor n'em eus tra gwelet.
Hogen ken teñval eo an noz, ,
na weler mui eget eur c'hoz.

SEZNI

Dare eo tout ?

MON

Ya, evel boaz.

*Hag ez a d'he flas en oaled.*

DEL

Te 'rank sevel abred warc'hoaz
'vit cheñch o gouzer d'al loened.
Kae d'ar gwele.

MON

Me ne din ket.

*Ar Geder-Mor a zeu tre, gantañ eur mousked.*

AR GEDER, *bec'h d'ezañ serri an nor.*

Gant an Diaoul !

*Dont a ra e-barz.*

Noz vat d'eoc'h, ar merc'hed.
'N Aotrou Doue d'ho terc'hel e yec'hed.
'N hini koz n'emañ ket ?

SEZNI, *gant eur vouez klemmus.*

Piou 'zo aze ?

AR GEDER
Petra 'ta ! Er gwele ?

SEZNI
Te eo, Maze ? Ahou !

AR GEDER
Penaos ? Klañv out ?

SEZNI
I... a... gant an urlou.
Just goude koan oun bet paket. Ahou !
Brec'h na gar n'hellan sevel tamm.

AR GEDER
An amzer 'zo kaoz p'he deus graet al lamm.
Warc'hoaz e kasin d'it Fanch ar spazer :
enep an urlou hennez 'oar eur ger.

SEZNI
'Dalv ket ar boan ! Warc'hoaz e vin pare...
pa vo 'n amzer brao adarre.

AR GEDER
'Vel-se fenoz, n'i ket da vezina ?
Te 'oar, difennet eo bremañ ?

SEZNI
M'hen goar. Dioustu e vo difennet mont er-maez.
Neuze, ged-mor a zo henoz ?

AR GEDER
'Vel e welez.
Gant ar sindig omp bet galvet souden ;



n'eus ket bet amzer da zebri soubenn.
Pep a vousked ganimp. Kement hini 'yafe
da furchal war-dro ar peñse,
gourc'hemenn d'e laza, pa ve va breur e ve.
Ha setu ar roll cheñchet tout :
Stefan 'ya d'ar Gazeg, ha Jafrez d'ar Maout.

SEZNI
Ha te ?

AR GEDER
En tu-mañ, hen gwelout a rez.

SEZNI
Pelec'h 'ta ?

AR GEDER
Da Bentrez.

SEZNI
Da Bentrez ?

AR GEDER
Ya, da ziwall da Gi. Mes nebaon !
N'in ket re dost, 'vit ma krogfe ennon.
Lar : me 'oa deuet da c'houlenn diganez
eun tamm butun mar be da vadelez.
'N hini ar peñse diweza
'zo echu tout. Ha piou 'c'hallfe prena
gant ar gwiriou a ya warnañ ?

SEZNI
Hag ez po. Del, kae 'ta, va merc'h,
da gerc'hat ar butun, en arc'h dindan ar c'herc'h.
*Del a ya war-laez.*
Eul lestr a zo ?

AR GEDER

Ya, er mor bras, c'hoaz pell...
Hogen gant lano hag avel
hag heñ serret e oueliou holl,
goustadik ez a d'en em goll.

SEZNI

Moarvat hennez 'zo eul lestr saoz ?

AR GEDER

N'ou'n dare. Re zu eo an noz.
M'eus gwelet 'pad eul luc'hedenn.
Mes eur pikol lestr eo ; a vord uhel serten.
Ar sindig 'gav d'ezañ ec'h erruo nofraj ;
d'an amiral e Brest en deus kaset mesaj.

SEZNI

Ar sindig-se, ar vrec'h ra 'z ay gantañ !
Evit eun netraig emañ o pennsaouta !

*Del a zeu en-dro, eur voest ganti.*

Kemer da walc'h, me 'm eus eur voestad all,
'vit ober betek gouel Mikael.
Eur banne gwin az po, Maze ?

AR GEDER

Memes tra ! Gant ar gorventenn
sec'h-forn eo d'in va gargadenn.

*Del a ziskarg d'ezañ eur skudellad win*

Sa, yec'hed mat d'it, Sezni gaez.

*Eva a ra.*

O o, hennez 'zo divadez !
Dous evel laez, tomm evel tan,
en davarn n'eus ket eveltañ.



SEZNI

M'eus prenet nao bloaz 'zo pe zek
gant ar marc'hadour bigofek
a oa deuet e tro Nedeleg...
Evel ma werze marc'had-mat,
'm eus prenet eur varrikennad.

AR GEDER

Ya, me 'm eus soñj bremañ, daonet !
Unan ivez am boa prenet :
Mes keroc'h 'talve va hini,
pa 'n em gave holen enni !

*Hag e tiroll da c'hoarzin.*

SEZNI

Mar kavez mat hemañ, kas ar voutailh ganez.

AR GEDER, *sebezet.*

Ar voutailh... hag ar gwin? Ar voutailhad 'n he fez?

SEZNI

Kemer 'ta ! Trawalc'h a chom d'in.
Ar verc'h n'eo ket techet d'ar gwin...

AR GEDER

Neuze kenavo ; bremañ ez an kuit.
Pa 'z out klañv, 'gav d'in, se 'zo gwelloc'h d'it.
Trubard evel tout eo eun taol mousked ;
kerkent laosket, kerkent paket,
pa ve va breur e vez...

*Floura a ra e voutailh.*

Ya gast, mat eo hennez !
C'hoaz bennoz Doue d'it, Sezni.

*Kregi a ra en e vousked.*

Hopla. Bremañ n'eo ket c'hoari.

*Kuzulik.*

Da gi, sell, 'zo eur brao a gi ;
koulskoude ne ve ket kempenn,
sounnet e lost e-kreiz e benn !

*Hag ez a kuit.*

SEZNI, *da Zel.*

Merc'hig, kas ar butun en-dro.
Kentoc'h, kuz anezañ dindan ar bern kolo.
C'houez a valtouterien 'zo tro-war-dro.

*Del a gas ar butun war-laez.*

Mon, poent eo.

MON, *en eur sevel.*

Mont a ran.

*Goude beza kroget en eul letern ez a da vont kuit.*

SEZNI

Gortoz.
Kalz a evez 'z eus da lakat henoz, ,
pa 'z eus, a-berz ar roue, eur stard a c'hourc'he- [menn.

MON

A-berz ar Roue a zalc'h dibid war ar blasenn ?

SEZNI

Nann. A-berz ar roue bras, 'zo o chom e Paris,
Hag a zo mestr war an holl Baganiz.



MON

N'anavezan ket ar mestr-se.
Va mestr, c'houi eo, Sezni, a roy d'in-me
boued da zebri endra vevin, ,
hag eun arched koad pa varvin.

SEZNI

N'eus forz, evez 'z eus da lakaat.
Dalc'h al letern goloet-mat,
ha du-hont pa vo enaouet,
an tan bepred d'ar mor troet.

MON

N'ho pet aon, me 'oar a bell 'zo.
Ho tad, — Doue 'bardon' — en deus va c'helennet,
abaoe se n'em eus manket nep tro.

SEZNI

Koulskoude mar bes sourprenet ?
Peseurt larfes-te ?

MON

Netra 'bet.

SEZNI

Ket ! Te 'laro ez out o klask krabed.
Ha mar be graet goulenn d'ar-benn da vestr,
te 'laro n'eo ket bet er-maez.
Komprenet 'c'h eus ?

MON

Ya penn-da-benn.

SEZNI

'Vel-se petra 'liri, mar be graet d'it goulenn ?

MON

Me 'laro : va mestr-me n'eo ket bet eus ar gêr.

SEZNI

Mat. Kae bremañ, pa 'z eo amzer.

MON

Ha gwall bell e chomin er-maez ?

SEZNI

N'ou'n dare. Mes ne ve ket souez.

MON

Neuze me 'gas va fateriou
ma vo d'in berroc'h an inou.

*Kregi a ra en he chapeled war an daol hag ez a kuit.*

DEL, *a zeu tre.*

Kuzet eo tout. N'ho pet aon, va zad ker.
Ar valtouterien o devo c'hoari kaer.
Ha c'houi 'po, a-barz ma kouskot,
eur skudellad a laez ribod ?

SEZNI, *gant eur vouez kreñv.*

Laez n'em bo. Gwin ne laran ket.

DEL

Penaos, va zad ? Ar gwin 'dorr ar c'housked.

SEZNI, *en eur vousc'hoarzin a-zindan.*

Nebeut a zalc'h dihun ; kalz a laka mezo.
Eun nebeut gwin, va merc'h, eo am bezo.
Ha c'hoaz a vara eun tammig,
hag ivez eur pez mat a gig.



DEL

Kig ha bara, daoust ha c'houi klañv, va zad !
debri 'vag an derzienn, soñjit ervat.

SEZNI

Debri 'vag an derzienn, mes 'vag ivez an den ;
hag an den a vez kreñv a zo trec'h d'an derzienn.
Kas d'in, va merc'h, evaj ha boued.

DEL

Hag ho po, va zad, en ho soued.

*Hopal a ra.*

Mon !

SEZNI

Ne dalv gervel 'n hini n'emañ en ti.

DEL, *gant anken.*

Va zad, va zad, p'lec'h emañ-hi ?

SEZNI

El lec'h m'en deus gourc'hemennet he mestr.

DEL

Du-hont amañ. O, ganeoc'h 'm eus enkrez !
C'houi 'oar an ordrenañs nevez
hag ar sarmon hoc'h eus klevet hirie...
Aon am eus, va zad evit hoc'h ene.

SEZNI

Komzou tud ar re-se, hag a yel da voged !
Komzou Doue avat ne dremenint nepred.
Graet eo Lezenn ar Mor gant Doue e-unan :

da bep hini er bed en deus merket e rann,
ha me a labouro va rann, ya, pa 'm eus aon
na zeufe d'azeza, ouz taol ganimp, an naon.

DEL

Sur, deuet mat eo Ed ar Mor
kaset gant Doue d'ar re baour ;
mes neb a ra droug d'e nesa
evit e vedi, gwa d'ezañ.
Rak se, poan vras am eus hag anken griz ;
ha gwaz n'em bo biken, hag a ray en ho kiz.

SEZNI

'N hini 'm eus choazet evidout
'zo eur paotr kalonek ha kreñv,
hag a labouro em goude
'vel em raok va holl c'hourdadou,
ha war e lerc'h ho pugale,
mar 'c'h eus gant bolontez Doue.

DEL

Ne din ket enep d'ho tiviz,
'vit gouarn ho tra choazit diouz ho kiz ;
mes soufrit ma 'z ay ho merc'h da seurez
'vit ober ho silvidigez.

SEZNI

N'eo ket ar c'hiz asuramant,
eur bennhêrez mont d'ar gouent.
Ar verc'h 'dle senti ouz he zad.
Choazet eo da waz, choazet mat.

DEL

En ho kourc'hemenn oun bremañ
evel ma vezan e pep tra.



Hastit 'ta da lakat an embannou
ha d'ober ar gweladennou,
peogwir a-barz nemeur ho merc'h a vo klañv-bras;
ya, diwadit ar moc'h ha lazit an taro,
likit ar c'hloc'h da son, an eured pe ar glaz,
rak a-benn fin an hañv, ho merc'h a vo maro !

*Hag e kouez war an daoulin en eur ouela.*

SEZNI

D'an hini a c'halv ar gwalleur
e tegouez droug a-barz nemeur.
Ouz da glevout, va merc'h, eo rannet va c'halon.
Biskoaz va gwreg, — Doue 'bardon' —
en ti-mañ ne skuilhas daelou...
Va merc'h kennebeut em zi ne ouelo.
Del, sec'h da zaoulagad, ha respont hep distro :
ha te 'c'h eus amitie gant unan eus ar vro ?

DEL

Gant eur Pagan ne zimezin nep tro.

SEZNI

Petra eo se ? Da ouenn a zisprizez ?
Malloz ! Eun divroad eo ec'h anavezez ?

DEL

Na gredit se. Da zen ebet, tad ker,
anez koñje ganeoc'h, ho merc'h ne roy he ger.

SEZNI

Brao. Rak eun divroad, mar be pried d'am merc'h,
an dizenor 'vit sur a zeufe war e lerc'h.

DEL

C'hoaz mui a zizenor a zeuio, me 'gav d'in,
war-lerc'h mab-bihan eun tenner irvin,
hag a cheñche roched bep tro
m'en doa kignet eur c'horf maro !

SEZNI

Mar be gwaz gwelloc'h evidout,
te 'gred e c'hallfes e gavout ?

DEL

Pa 'n em gavan er pardoniou,
ouzin-me 'sell hiniennou,
hag a zo diouz doare gwisket
'vel ar beizanted n'int ket.

SEZNI

Sell 'ta ! Hep diskenn e c'hall pep unan
darempredi merc'h ar Falc'han.
Eun den a noblañs hep tamm mez
a c'hall dont e maner Pentrez.
Evit va C'hi, m'hen goar, unan 'zo er c'hanton
hag a rofe kontant e ano a varon.

GOULC'HEN, *a zeu tre.*

D'an holl en ti-mañ nozvez vat,
ha d'eoc'h, Sezni, digant va zad
partikuliaramant.

*Argila a ra Del.*

'Michañs ez eus derañjamant ?



SEZNI

Noz vat d'it, Goulc'hen. Dedosta.

*Del a ya kuit.*

GOULC'HEN

Hep tamm ofañs, Del, n'eo ket 'ta ?

DEL

N'eus ofañs evidoun, kennebeut evidout.
E ti va c'herent emaout.

*Hag ez a kuit.*

GOULC'HEN, *da Sezni.*

Petra 'zo ? N'eo ket c'hoaz kontant ?

SEZNI

Ket. Mes gortoz. Bez pasiant.
Barrad kazarc'h ha froudenn blac'h
a bad 'vel eun ofern vanac'h.

GOULC'HEN

Va zad a lar mar be refuz ganti
've gwell gouzout hep gortoz mui...
Kent pell 'teuio ar miziou du :
mar chomfen er gêr, sellit-hu,
o tebri boued hep labourat,
'vit sur en defe kalonad.
C'houi, Sezni, 'zo kontant dioustu?

SEZNI

Va ger 'm eus laosket ; n'e dennin en-dro.
Enep he grad vat n'in ket 'elato,
gant aon na zeufen da gaout blam
eun deiz pe zeiz digant he mamm.

GOULC'HEN

Mar ben-me refuzet m'em bo kalz a c'hlac'har,
peogwir 'm eus eviti eun amitie dispar.

SEZNI

Fier eo ar verc'h... aonik...
D'it eo gounit he c'halonig.

GOULC'HEN

Kadoiou dija 'm eus ofret d'ezi ;
n'he deus degemeret hini.

*Goude beza soñjet eur pennad.*

Moarvat eur c'hado kaer... eur gwir brezant eured...

SEZNI

Moarvat... Gortoz 'zo ret, gortoz 'zo ret.
n'ez poa ken abeg da zont d'am gwelet ?

GOULC'HEN

Laret ho poa d'am zad hizio vintin
d'ar-benn Lezenn ar Mor e rofec'h kentel d'in.
Mes pa 'z oc'h er gwele...

SEZNI

N'eus forz. Pa 'z out aze fenoz,
te 'po kentel digant ar Falc'han goz.
Selaou ha kompren mar gellez.
Pa gan an Elez
Pagan 'n e wele.

GOULC'HEN

Penaos, c'houi 'zo klañv ?



SEZNI

N'eo ket se e laran ;
da gentel d'it eo e teskan :
Pa gan an Elez
Pagan 'n e wele.

GOULC'HEN, *hep kompren, diot.*

Pa gan an Elez
Pagan 'n e wele...
N'eus forz... Mar doc'h klañv, gwaz a se !
Eul lestr bras 'zo duhont, dare d'ober peñse !

SEZNI

Ha te 'oar pe du ?

EUR VOUEZ, *er-maez.*

Hast afo, Sezni !
Al lestr 'n deus stoket war ar C'hi !

*Sezni a lamm er-maez eus e wele, ken skañv ha tra.*

GOULC'HEN, *abafet.*

Penaos, Sezni, klañv n'oc'h ket ken ?

SEZNI, *a bak e gilkrog, staget ouz ar voger.*

Tav, imbesil, ha deus ganen.
Kent ma 'n em gavo ar mintin,
eus Lezenn ar Mor e ouezi ar fin !

*Redek a ra er-maez, ,Goulc'hen ouz e heul.*

DEL, *a ziskenn gant an diri.*

Setu-heñ aet kuit. Se 'zo souez :
eun trouz tud 'm eus klevet er-maez.

*Mont a ra da wele Sezni.*

Va zad, c'houi 'zo aze ? Va zad ? Va Doue, a,
ho pet truez outañ, pa na oar petra 'ra !

*Koueza a ra daoulinet dirak ar bank-gwele, he fenn en he daouarn.*

FANT, *a zeu tre.*

Me eo hepken, Del. N'az pez aon.
O gwelet 'm eus o vont d'an traoñ.
Penaos, gouela 'rez ? 'b'lamour d'egile ?
Gortoz. Warc'hoaz ,ni 'yel asambles da vale.

*Ober a ra da Zel sevel, hag e kas anezi war an diaraog.*

*Kuzulik.*

Selaou. E welet 'm eus.

DEL

Piou 'ta ?

FANT

Lestr mab ar roue.

DEL

Malloz ! Eul lestr a zo aze ?

FANT

Eo, 'tal ar c'herreg, tost amañ.
Drol eo ; dec'h n'e welen, ha bremañ e welan
ken anat ha te da-unan.

DEL

Al lestr-se n'eo ket hini mab ar roue.

FANT

Eo. Paotred ruz 'oa leiz ar vatimant.



DEL

Paourez kaez !

FANT

Eur maread e oant :
eur c'hant bennak ha c'hoaz ouspenn
war ar vastingaj penn-da-benn.

DEL, *sebezet.*

Paotred ruz ? N'eo ket posupl eo !

*Diwar neuze e chom prederiet, dievez.*

Da zebri ez po adarre ?

FANT

Bennoz Doue. Leun eo va c'hof.
A gousked 'm eus ezomm kentoc'h.
Mar kerez, me 'yel er c'hraou gant ar vuoc'h.
Me 'zo aes gant ar vuoc'h, te 'oar.
Va lipat 'ra hounnez, gant soñj en he leue,
kaset er sizun all d'ar foar ;
ha me 'zo aes-tre, pa gav d'in
e ve va mignon o pokat d'am min.

DEL, *feuket.*

O, Fant !

FANT

N'eo ket brao larout se ?

DEL

Eo, Fant ; dre ma 'z out hep pec'hed
ha binniget etre an holl verc'hed.

FANT

Ez an neuze da graou ar saoud.
Mar be kelou all deus d'am c'haout.
*Mont a ra kuit.*

DEL

A-barz an deiz ne vint er gêr.
Betek neuze petra ober ?
Kousket evit sur ne c'hallfen...
Pedi kennebeut ne oufen...
Petra neuze ? Gortoz ,gortoz,
gant an anken a-hed an noz ?
Me 'ya da beurrenka war-laez ;
berroc'h e vo d'in an nozvez.
*Mont a ra war-laez.*

LAN, *a zeu tre, roget e zilhad, glebiet.*

Setu erfin eun ti kristen.
*Serri a ra an nor gant evez, ha neuze e teu war-raok.*

Me 'red abaoe eun eurvez.
Kloz eo an holl dier tro-dro.
Kousket eo an dud, pe er-maez,
hag ar chas a yud d'ar maro.
O, an den gwenn ! N'em be pluiet,
gant e grog e ven bet aozet !
Tec'het oun bet dre an tevenn...
Mes e penn an hent, setu ar paotr all
e bennbaz gantañ o c'hedal...
N'eo ket posupl... Eur wall huñvre n'eo ken...
*Tostaat a ra d'an oaled.*



A, me 'm eus riou. Tennet em eus va vest
'vit neui... Kollet eo va c'hoñtell hag ar rest...
N'eus den amañ ? setu an daol aozet
evel ma ven-me gortozet.
*Merzout a ra eur plad war al listrier.*

O o ! Hemañ n'eo ket houarn na staen...
gwir arc'hant eo, me 'zo serten.
Gantañ e kêr dost e c'hallin
debri kig-rost hag eva gwin.
*Ar plad gantañ dindan e vrec'h e klask digeri an nor.*

Potailh an Diaoul ! Paket oun.
*Kregi a ra en eur goñtell war an daol.*

Gwa da neb a grogo ennoun.

DEL, *a ziskenn gant ar skalier.*

Furoc'h 've d'in kuzat war-laez
ar pakad kerdin...
*Gwelout a ra Lan.*

Trugarez !
*Nebeut-ha-nèbeut e kompren petra eo an doare gant Lan hag e teu da veza trec'h d'he saouzan.*

A-berz Doue ra vi deuet mat.
Gortoz, me 'ya d'ober tantad.
*Lakaat a ra keuneud en tan, ha, war an daol, peadra da zebri ha da eva. Lan, etretant, mezek an tamm anezañ, a laosk ar plad hag ar goñtell war gorn an daol.*

Setu amañ kig ha bara
d'en em gonforti mar 'c'h eus naon ;
ha setu eur gwin ar gwella
da denna 'r riou eus da galon.

LAN

Trugarez evit gwin ha kig,
a ray d'in vad pa 'z oun skuiz-mik ;
Ha c'hoaz evit ar c'homzou trugarez,
a ra vad d'ar galon ivez.

DEL

'Vel-se gwalleur 'zo bet ?

LAN

Siouaz !
Gwalleur 'zo bet, ha gwalleur bras.
Eus ar vatimant, m'em eus aon
ne chom den beo nemedoun.

DEL

En em dennet out bet ?

LAN

Gant gras Doue.

*Er-maez e klever eun trouz bennak. Lan a sav, spontet.*

Tud wenn 'anavezez-te dre aze ?

DEL, *oc'h ober neuz da c'hoarzin.*

Kalz a ouzon sur tro-war-dro,
pa 'z eo gwisket gwenn holl wazed ar vro.



LAN

Da-unanik e chomez amañ ?

DEL

Ket avat.
O chom ganin ez eus va zad,
a zo den ansien hag a zoujañs Doue ;
bez' ez eus va zad, ar vatez ivez...

LAN

N'emaint ket er gêr ?

DEL

Ket 'vit c'hoaz,
pa 'z int aet da Lesneven, d'ar foar vras,
'n em gavo. 'vel ouzout, warc'hoaz...
da brena eur pemoc'h pe zaou
'vo laket da lartaat er c'hraou.

*Lan a zo adarre evit mont kuit.*

Mes arabat 'n em chala, den yaouank.
En ti-mañ, m'hen tou. n'ez po dismegañs.

*Lan a azez adarre, hag a zebr e peoc'h.*

A be barrez out-te ?

LAN

Eus a Sydney (1).

DEL

Eus a Sezni? Farsal a rez. Sezni
eo ar barrez tost d'hon hini,
ha kement den a chom eno
m'o salud holl gant o ano.

(1) Distaget e saozneg tost da vat "Sedni".

Kae 'ta ! Me avat 'zo serten
ez out eus eur barrez pell ac'halen...
Eus a gostez Keraez, moarvat,
'z eus tud aze gwisket gant eur c'hroc'hen dañvad ;
pe c'hoaz eus a gêr Landreger,
a zeu diouti ar varc'hadourien wer.

LAN

Ne laran nep gaou koulskoude ;
Sydney 'zo va gwir barrez-me
ha va eskopti 'zo Kerne.

DEL

Kerne ! A Gerne 'm eus klevet ano ;
N'oun ket bet james 'elato.
Kalz pelloc'h eo 'get Landerne ?

LAN, *en eur c'hoarzin.*

Sur ! Kant devez pa valefes,
mont di gant da dreid ne oufes.
En tu all d'ar mor 'n em gav ar vro-se.

DEL, *estlammet.*

En tu all d'ar mor ! Evel-se
te 'zo genidik alese ?

*Soñjal a ra eur pennadig amzer.*

Diouz da c'hiz-parlant, m'em boa soñj e se.
Va hini eo hep tamm fazi,
koulskoude n'eo ket par d'ezi.
Klevout a ran hep kompren holl ;
ya sur da yez 'zo yez drol.

LAN

'Vel er gêr e komzan ouzit,
dre ma 'z out eur plac'h diorbid.



Mes ar seurt langaj a ve difeson
e-keñver ar belif pe ar person,
pe an itronezed a gêr.
God bless you, my lady, setu al langaj kaer.

DEL

Ar pez a lerez am eston.
Na fier eo tud da ganton !
Amañ ar person a brezeg
en iliz er yez vrezonek,
hag an aotrou kont a Benmarc'h,
pa vez o pourmen war e varc'h,
gantañ e zimezell,
a laosk demat d'imp er yez naturel.
Rak ni, an dud diwar ar maez,
eun ene hon eus 'vel an aotrounez.
Evit maga hor c'horf ni 'c'hounez ar bara
dre labour hon daouarn ;
evit maga 'n ene, 'reomp-ni ar memes tra
gant sikour hon diskouarn.
Mar grit fae eus ar yez a intent ar c'houer,
heñvel ouz ar chatal e teuy e berr amzer.
Pa barlantez ken brao galleg,
'giz eun aotrou pe eur beleg,
n'out ket sur a diegez munut ?

LAN

Va ziegez ? E-keñver ar vrud
eo-heñ er vro an diweza ;
mes e-keñver ma wel an dud,
'barz ar bourk heñ 'zo ar c'henta.

DEL

Ar c'henta ? Me hen gwel, te 'zo den a noblañs,
Ha, me 'zo sur, en eur maner,
pe war ar blasenn-vras e kêr,
en eun ti glas hoc'h eus ho temeurañs.
Pe ano 'c'h eus ?

LAN

Lan a vez graet ac'hanoun-me.
Mes ouz va envel er c'hiz-se,
n'int ket kalz, 'met va mamm e ve.
Yann-al-Laou am galv ar wazed,
ha Yann-ar-Pilhou ar merc'hed.
'Vel a welez, daou lesano d'in.

DEL

Setu lesanoiou iskis !
Mes, goude holl, kant bro, kant giz.
Me, 'vel 'ra da vamm ez anvin.
Eur vras a itron eo hounnez ?

LAN

Eun itron vras e gwirionez.
Ken bras evel ar c'honestabl,
ar vrasa tout eo-hi, kredapl.

DEL

Eus he mab, sur, he deus soursi ?

LAN

Heu... Aferiou all 'zo d'ezi.

DEL

Ya, kalz ez eus d'ober en ti ?



LAN

Pe en hon ti pe en ti tost,
diou vicher a ren-hi deiz-noz :
e-pad an deiz mezvierez,
hag e-pad an noz rederez.

DEL

Penaos? Ar c'homzou a lerez,
n'o c'homprenan ket en o fez.

LAN

Gwelloc'h eo 'vel-se, a dra sur.
Se n'eo ket sujed evit er plac'h fur.

DEL

'Vidoun-me n'intentan, a gav d'in koulskoude
n'eo ket brao ganit an doare.
Da vamm evelato ! Eur vamm ! A, va mamm-me,
anez m'eo aet, — klev ar wall dro, —
d'an Aotrou Doue daou vloaz 'zo ;
va mamm he bleo glas rodellek,
he daoulagad ken flour ha c'houek...
O, mar distrofe, dre vurzud,
beo-buhezek e-touez an dud ;
mar be aotreet d'in bremañ
em divrec'h laouen he starda,
ha pa ve-hi eur goz paourez,
pe an diweza pec'herez,
pegement he c'harfen !
pegement he doujfen !
Rak ar vamm 'zo eur vaouez, sell,
diouz ar merc'hed all disheñvel.
Dreist ar c'homzou 'rank-ni menel.

Ar ger a vamm pa zistager,
gant an ene 'vez ret ober.
Eur vamm erfin, — me n'ou'n dare,
ha n'eo ket va c'homz amzere, —
Eur vamm 'zo evel pa larfes
eun tamm eus Doue e korf eur vaouez.

LAN

Pa oan paotr bihan, soñj am eus,
eus he banne 'm boa da vlaza,
ha m'ez lez da gredi ar c'heuz
he doa gant diouer anezañ.
Ya, me 'gav d'in, laret gwir 'c'h eus.
A-wechou da noz, trist he fenn,
'pok-hi d'in en eun taol souden...
Va Lan, emezi, va Lanig,
'vel pa oan bihan-bihanik...

*Damouela a ra.*

DEL, *d'ezi hec'h-unan.*

Gwir eo ne ve ket an eurvad
eun danvez da gaout er marc'had...

*Da Lan.*

Ha Doue 'n deus miret da dad ?

LAN

Va mamm a lar ez eo maro ;
me avat a oar ez eo beo.

DEL

Penaos, beo eo da dad, ha n'e weli biken ?
Moarvat eo aet da bell, d'an Inizi zoken ?



LAN, *gant kas.*

N'en deus c'hoant ebet da ziblas ;
e-barz kêr emañ o chom c'hoaz.

DEL

Setu eun dra evit an taol,
dreist va skiant-vat en holl d'an holl.

*Soñjal piz a ra ; ha goude se e lavar d'ezi hec'h-unan.*

M'eus soñj ez eo bet d'in laret
na wel ar rouanez o bugale nepred,
nemet da zeiz o badeziant hag o eured...

*Da Lan, gant anken.*

Da dad, lar, eun aotrou bras eo ?

LAN, *diwar c'hoap.*

'C'hall beza.

DEL

Da dad 'zo ar roue !

LAN, *en eur zirolla da c'hoarzin.*

Ar roue ! A a ! Ar roue, e tailh !

*Evel d'ezañ e-unan.*

Tremen a reas eun deiz a voe
dirak hon ti, ar glaouer hep douetañs,
ar miliner 'z eus kalz a chañs,
hag ar roue en e gonvenañs.
Da di divez, dor dibotailh.
Da ziskulia 'r mister anat,
da c'houzout piou eo va gwir dad,
houc'h pe vleiz, mezvier pe laer,

n'oa ket kalz a dalvoudegez ;
d'ar-benn an heritaj james
ne vo savet kontesterez.
Mab ar roue avat, setu eun afer
heg a dalv ar boan da vont d'an noter.
Em feiz, pa sellan mat ouzin,
a enoriou me am c'hav din.
Bras oun va ment ha brao va min,
hag evel pep aotrou 'm eus-me,
ibil a-raok ha toull a-dre.
Graet ar stal ! Ar skrid 'zo timbret,
deiziet, sinet, añrejistret,
ha gant va daou veilh-dourn setu-heñ kontrolet !

*A vouez uhel, en eur zistaga.*

Me 'zo ar prins Alan, e vab d'ar roue Mizer.
Evel e wir bennhêr tro-war-dro em anver.
'N eur seni va zrompilh pa 'z an dre ar ruiou,
ar merc'hed a zered en eur grial « Pilhou ».
Va loen 'zo a ouenn vat ha n'en deus ket e bar,
e-barz an holl gontre, ken hir m'eo e ziskouarn.
Evel deiziou d'ar bloaz dilhadou a zo d'in ;
ken brao int-i avat, m'o gwiskan en tu gin.
Peziou arc'hant am eus, peziou aour d'ober teil,
mes eur c'hoz wenneg toull 'zo gwelloc'h em godell.
Pa vez naon ganin-me, n'em eus nemet paouez,
ha war eun doubier c'hlas e farder va banvez :
lostou kaol da frikod ha panez da gig rost,
hag ar c'hlered a verv e-barz ar feunteun dost.
Pa vo marvet va zad, ha d'am zro pa vin roue,
e-barz va Farlamant e rin al lezenn-se :
diwar goust e velif pep marc'hadour pilhou



a lonko leun e gof a gig hag a stripou.
Pa grevin, va gwele a ray d'in eun arched.
Va bez a vo kleuzet e penn all ar vered,
ma 'z in e-barz an toull, na mui na nebeutoc'h
eget an holl rouanez bet interet kentoc'h.
Me eo ar prins Alan, e vab d'ar roue Mizer...
Neb a lar ar c'hontrol, n'en deus nemet ober !

DEL, *en eur valbouzat gant en estlamm hag ar strafuilh.*

Aotrou mab ar roue, yec'hed hag eurvad
a souetan d'eoc'h digant Doue koulz ha d'ho tad...
Aotrou mab ar roue, en ho servij,
eumblamant emaoun-me, mar plij.

LAN

Doue, plac'h yaouank, da rei d'it ivez
eurvad ha yec'hed e-pad da vuhez ;
koulskoude, sell 'ta, koulskoude...
n'eo ket brao d'it ober goap ouzin-me !

*Stoui a ra e benn ouz an daol en eur huanadi.*

DEL, *abaf.*

Aotrou, m'hen gwel, sal' ho resped,
eur mankig bennak am eus graet.
Mes me 'zo plac'h diwar ar maez,
diouiziek war c'hiziou al lez ;
hag abalamour da se,

aotrou, em iskuzi-te
'vit va frajilite.

*Kerc'hat a ra eur voutailhad win hag eur werenn strink kaer.*

Ha c'houi 'po, aotrou ker, a win eur werennad
da zougen e yec'hed d'hoc'h aotrou tad ?

LAN, *gant desped.*

Va zad c'hoaz ?

*Sevel a ra e ziskoaz. Neuze dibreder.*

N'eus forz. D'al lark ar chagrin !
Leun eo va gwerenn ha mat eo ar gwin.
Betek warc'hoaz d'am holl dadou
me 'larfe feiz o yec'hedou !
Gloar d'eoc'h eta, Mizer roue souveren !
en hoc'h enor, war an douar estren,
ho mab hena 'sav e werenn.

*Lonka a ra e werennad en eun taol.*

Mat eo ar gwin, feiz d'am Doue !

*Astenn a ra e werenn.*

Plac'h yaouank, mar kerez, karg houmañ adarre.

*Del a ziskarg eur werennad all ; Lan a ev a daoligou.*

DEL

War lestr ar roue out deuet evel-se ?

LAN

Ya, deuet oun war eul lestr d'ar roue.



DEL

Ganit kant lakez gwisket ruz penn-benn ?

LAN

Gwir eo... Kant soudard gwisket ruz ganen...
Kant ha me 'gav d'in c'hoaz ouspenn...

DEL, *goude beza termet pell amzer.*

D'ober petra out deuet er vro ?

LAN

En oad 'oan. Me 'zo bet gwasket,
ha war eul lestr-mor ambarket.
Ha pa 'z omp aet kuit eus ar porz,
eus va menoz ne voe graet forz.

DEL

Senti 'oa ret d'it. Ar rouanez,
am eus klevet, a zo tud diaes.

*Lan, chifet da genta, a ra ya gant madelez.*

*Del a chom c'hoaz eur pennad mat a amzer o termal, hag erfin a lavar, mouget he mouez gant an anken.*

Lakaomp e kavfes... dre chañs...
eur plac'h en he brud en da gonvenañs ?

LAN

Mar be-hi intentet ha fur,
ne ven ket enep evit sur,
hag e rafen a galon vat,
evel kement paotr pa vezont en oad.

DEL

Orsa, aotrou, me 've kontant
ma kavfes unan diouz da c'hoant ;
ha forz peseurt 've he lignez,
me 'garfe ez pe gant hounnez
kement a eurvad
m'ez pe a joa eur galonad.

LAN

Tridal a ran ouz da glevet.
Na te 'zo jentil ha parfet !
Eveldout em buhez biskoaz
nep hini ouzin ne gomzas.

*Goude eur sell hir ha tener.*

Tostik d'hon ti, en eur chapel
a bell 'zo dilezet,
ez eus imaj livet eun dimezell,
ar gaera 'vo kavet.
An Itron Varia 'vez graet anezi.
A-wechou, pa zigor an noz,
e weler, e kuz, merc'hed koz
o kas o bugaligou di,
d'ober d'an Itron gweladenn,
da bokat d'he zal, da floura he fenn,
evit m'o devo bepred chañs,
hag e pep kleñved pareañs.
Ha bremañ, pa 'z oun gant da c'hras,
plac'h yaouank, tennet a dregas,
me 'garfe, o ya, me 'garfe,
— evel d'an dimezell,
ma 'z out outi heñvel, —



pokat d'az pizaj ha floura da vleo,
d'az trugarekaat
evit va savetaj ha va chañs vat.

DEL

Kalz a enor e ve d'in-me
mar am be pok gant mab ar roue.
Nemet eun hardison e vez,
pe zoken eun efronteri,
ober d'in-me, peizantez,
pez a reer d'ar Werc'hez Vari...
Hogen en traou-se me n'oun ket savant,
ha, mar plij ganeoc'h, me a zo kontant.

LAN, *a gemer penn Del etre e zaouarn hag a bok d'ezi war he zal.*

Da zaoulagad 'zo bras 'vel ar mor bras ;
da zaoulagad 'zo glas 'vel an neñv glas.
Paouezet eo ar barr-avel ;
enno 'mañ an heol o sevel.
Hag em dourn da vleo 'zo ken fin
hag al lin er stanka kribin.
Pa sellan ouzit, plac'h yaouank,
e gwirionez m'ez kav plezant.

DEL

Mar kavit ac'hanoun plezant,
servijerez oun en ho c'hoant ;
ha me 'ray pep tra en ho krad

*En em zishuala a ra diouz divrec'h Lan.*

anez, 'vel dereat,
Koñje digant va zad.

LAN, *souezet.*

Bez' ez eus evel-se damant
d'ar gwalleürusa dindan ar firmamant ?

*Uhel da Zel.*

Na petra 'lerez-te ? Siouaz !
Den eus va stad n'ez pe da waz !

DEL

Eus ho renk sur ne deus nikun ;
me avat 'zo nobl a lignez.
Floc'h gant ar c'hont 'oa va zad-kuñv ;
va zad 'zo fablig er barrez.
Me, da genta, 'zo pennhêrez,
ma 'z eus ouz va broz c'houec'h galoñs,
ar muia eus an holl ganton.
Eur boezellad skoedou 'zo d'in,
ivez eur c'houfrad lien fin,
nompas lien kanab mes lin.
Eun euriou 'm eus c'hoaz, kaer-kenañ,
lizerennou moulet ennañ.
Botou 'm eus c'hoaz,, ler nompas koad,
evit mont da bardon Itron Varia Folgoad.
N'em eus ouspenn se
tra da ofr d'it-te,
nemet va c'halon ha va amitie.

LAN, *d'ezañ e-unan.*

Pa zeu 'n eurvad en eur c'hoarzin,
ha m'hen lezo mont e-biou d'in ?

*Uhel da Zel.*

Mes, daoust ha kontant 'vo da dad ?



DEL

Da genta e vo fachet-krenn,
pa na gar an estrañjourien.
Mes eus an dud vunut ne ra nep stad.
Te a laro d'az tad ober
eur goulenn skrivet war baper ;
ha va zad 'vo ennañ fouge
pa 'n devo lizer kachedet digant ar roue.

LAN, *d'ezañ e-unan.*

D'ar vro n'in ket ken, re fall eo an dud.
Mez 've d'am gwreg gant ar wall vrud.
D'an Inizi ez in evel meur a hini...
Divrec'h vat am eus da gregi enni...

*Da Zel.*

Pa zeuio da dad, outañ e komzi.

DEL

D'ho heulia da bell ez oun prest.
Me 'vo da vatez ha c'houi 'vo va mestr.
M'ho servijo fidel bepred,
ha m'ez karo parfet.

LAN

Plac'h vadelezus, gwir ael a druez,
te 'vo an heol a-us d'am buhez.
O pegen start e labourin
diwar vremañ !
Ha bep noz, skuiz-bras pa zeuin,
va fenn harp ouzit e kouskin,
en doare-mañ...

*Lakaat a ra e benn war askre Del.*

Na pebez dudi eo kousket
war galon ar muia-karet !

*Chom a ra evel-se eur pennad mat a amzer, ma teu a-benn an diwez da gousket evit mat.*

FANT, *a zeu tre goustadik.*

Kousket a ra ?

DEL

Peoc'h. Kousket eo.
Lan eo e ano ; heñ 'zo mab ar roue.

FANT

M'hen gouie. Anat ne deo ket
evel ar re all. D'it en deus poket ?

DEL

Gwelet 'c'h eus... ?

FANT

Ya, dre ar prenestr du-hont.
Poket en deus d'it, aze, war da front.

DEL

Ni 'zimezo, gouzout a rez.

FANT

Va hini 'boke d'in ivez,
war va boc'h ha war va lagad...



Ha me 'oa aes, ya, aes-meurbet,
'vel pa ven bet en eun arched.

*Sellout a ra piz ouz Lan.*

Kousket-mik eo. D'it ez eo bec'h.

DEL

Ket ! 'Elato, gourt eo va brec'h.

FANT

Hag heñ n'eo ket aes kennebeut.
Pa zihuno 'n em gavo reut.
Lec'h all e ve aesoc'h hep gaou.

DEL

P'lec'h e lakaat ?

FANT

Moarvat er c'hraou ?

DEL

O, evit eur mab roue, ne ve ket dereat.
Gwelloc'h 'vo, me 'gav d'in, war-laez er solier.

FANT

Penaos e sevel dre ar skalier ?

DEL

Brao 've sur e gwele va zad ;
mes pa zeuy d'ar gêr, ne gavo ket mat.

FANT

Daoust ha ne ve ket aes ez kwele-te ?
Se 'zo eur plas din evit eur mab roue.

DEL

Ya, eno e vo ar gwella.

FANT

Koant eo, da vignon.

DEL

O ya da !

FANT

Koant 'oa va hini-me ivez,
eur genou d'ezañ ruz-kerez...
Pegen koant 'oa-heñ, pegen koant,
eur pikol toull ruz 'kreiz e ziouabrant !

DIWEZ AN ARVEST II

# ARVEST III

*Al lec'hlivadur a zo an hevelep hini ha d'an Arvest II.*

*Pa groger da c'hoari, emañ Del o voredi, he fenn harp ouz an daol.*

*Fant, e goueled ar c'hoarilec'h, a sell dre ar prenestr.*

*Noz eo anezi. Ar c'houlaouenn a zo maro. A-boan e weler dre ar prenestr skleur an deiz o tarza.*

DEL, *o tihuna.*

O, moredet oun bet. Emañ an noz a-raok.

FANT, *a sell dre ar prenestr.*

Tavet eo an avel. An neñv 'zo digoumoul.

DEL, *a ya da sellout en he gwele.*

Kousket eo c'hoaz. Kousket-mik, kousket-klok.

FANT

Me wel goulou-deiz war gostez Pempoul.
Hep dale 'teuy da dad.

DEL

Hag heñ a zihuno.
Me 'gav d'in n'en devo ket soñj...
N'eus bet nemet eun huñvre ac'hanomp...
Ma 'z ay kuit hep sellout ouzin...
Pa zihuno, Fant, petra 'rin ?

FANT

Eur mab roue 'rank kaout pep tra en e soued.
'Vit sur en devo c'hoant da zebri eun tamm boued.

DEL

Gwir eo, n'em boa ket soñj... Moarvat e vo laouen
gant amann ha bara, hag eur banne laez dienn.

FANT

Nann, bara 'bet, pa ve bara gwiniz,
'zo boued d'eur peizant pe d'eur bourc'hiz ;
na kennebeut amann na laez,
'zo mat d'an dud diwar ar maez.



DEL

Peseurt neuze ?

FANT

Eul lost pemoc'h mar 'c'h eus ;
pe anduilh a dammou war eur gwele lard-teuz :
'vit eun aotrou, setu an dilikata meuz.

DEL, *a zegas eur pez kig war an daol.*

Blazet-mat sur e vo kavet
ar pez bevin-mañ war eur plad livet...
Nann, war ar plad arc'hant, gwelloc'h e vo,
p'en doa kroget ennañ, kement e gave brao.

*Peuraoza a ra an traou.*

Mat. Ha me 'laro, en eur ofr an traou :
Bennoz Doue ganeoc'h, aotrou.

FANT

Hag e ri soublig eumblamant,
evel da c'houel ar Sakramant.

DEL, *oc'h esaea eur soubl.*

Prezant en ho servij. — O, Fant !

FANT

Petra ?

DEL

E saludi n'hellan ober,
ganin koef-noz ha lostenn verr.
Eur baotrez-saoud am lakafe,
hag ouzin mez vras en defe.

FANT

Ya sur, kement-se 'c'hall beza.

DEL

Ken e raio d'in chom em sav.
N'out ket aviz e ven kempenn,
ganin dilhad sul ha koef gwenn ?

FANT

Eur gwaz a dro 'vel eur wiblenn ;
biskoaz loudourenn ne zalc'h den.

DEL

Neuze pa soñjan, me 'gav gwell
e welfę ganin va sae c'houel,
'n hini a wiskin, plac'h nevez,
da bardon ar Folgoad ha da zeiz ar barrez.

FANT

'Vel-se sur e ouezo anat
ez out eur verc'h a diegez mat.
Ha pa ve eur roue anezañ,
eur gwaz 'zo mui a lorc'h ennañ
gant eur wreg hag he deus, eget pa n'he deus tra.

DEL

Nag a skiant-vat ac'h eus, Fant kaez !
Ar fura out e gwirionez.
Me 'ya bremañ d'en em gempenn
gant aon na zihunfe souden.

*Mont a ra er gambr e-kichen evit en em wiska.*



FANT, *a ya da sellout dre ar prenestr.*

Setu an deiz. Da dad a zeuy emberr.
Gwaz eo gantañ p'em c'hav er gêr.

*Mont a ra kuit.*

DEL, *a vouskan.*

Setu ar sae vezer ruz teo ,
tevoc'h ne ve kavet er vro ;
c'houec'h galoñs 'zo stag ouz he zro.
Evit va mamm-guñv e voe graet ;
va mamm he dougas d'hec'h eured ;
neuze en douar ez int aet.

Setu an anin dantelez,
n'eus kaeroc'h er barrez ;
graet e voe gant teir brouderez.
Hag ar gwiader en deus gweet,
hag ar merc'hed gwerc'h o deus broudet
en douar a zo aet.

*Raktal e teu-hi war ar c'hoarilec'h, gwisket gant he hiviz hepken.*

Ha va botou-ler, enno ne soñjen ?
Na koant eur bennhêrez, a zeufe diarc'hen
d'ober he c'hompliment d'he den !

*Pignat a ra war ar bank dirak he gwele da gaout he botou-ler.*

GOULC'HEN, *a zeu tre.*

Me eo, ar Goulc'hen. N'az pez aon.

DEL

Te amañ, d'an eur-mañ ? Petra 'fell d'it ganen ?

GOULC'HEN

O paouez kuitaat da dad emaoun.
Heñ 'zo kontant diwar hor penn.
Dimezet omp dirak ar bed ;
me 'gas d'it va frezant eured.

*Teurel a ra war an daol eur gelc'hienn aour.*

Sell, hounnez 'zo aour, hag a bouez eul lur.
N'eus he farez er vro, 'vit sur,
pa ve gant Itron Vorizur.

DEL

N'em bo tra diganit, adarre m'hen lar d'it.
Dastum da chadenn ha kae kuit.

GOULC'HEN

Komz er c'hiz-se, Del, ne c'hallfes bremañ,
pa 'z omp akordet dre wir bromesa.
Te eo am bo, harzo neb a garo ;
'n hini a ray m'e ziskaro.
Perak 'refuzez-te ? Me 'zegaso d'it, Del, ,
traou aour hag arc'hant d'ober teil.
Peogwir Lezenn ar Mor penn-da-benn hen gouzon.
Te 'vo ar brava eus an holl ganton.

DEL

Penaos da selaou, 'vel-se, hanter noaz ?
Kae kuit ac'halen, m'hen lar eur wech c'hoaz.

GOULC'HEN

Me ne din ket kuit ken na liri ya.



DEL

Izeloc'h, m'az ped, komz izeloc'h 'ta.

GOULC'HEN

Perak komz izel, pa 'n em gav er-maez
da dad hag ivez ar vatez ?
Unan bennak a zo amañ ?

*Raktal e vount Del a-gostez hag e tenn stalaf ar gwele.*

Malloz ! Kompren a ran bremañ.

LAN, *a lamm er-maez eus ar gwele.*

An den gwenn ! Sikour ! Se n'oa ket huñvre!

*Da Zel.*

Plac'h, malloz d'it, gwerzet oun-me !

DEL

N'ez po nep droug, bez dizoursi !
Em c'hichen arabat kaout aon.
N'eus tamm riskl evidout em zi...

*Lan a sav e zourn en eur c'hourdrouz.*

Mar n'em c'hredez, laz ac'hanoun.

GOULC'HEN

Fougeal a c'hall-hi hep mar,
'n hini a ya gant neb a gar !
Ya, koant eur varjolenn, hag a dremen an noz
o c'hoari 'n he gwele gant eur martolod saoz !

DEL

Arabat droukkomz, kalon fall ma 'z out !
Bez mat d'an hini 'zo deuet dre zarvoud.
Bez truez outañ, ha doujañs zoken,
pa 'z eo e wir vab d'eur gwir roue estren.

GOULC'HEN

Mibien roue 'vel hennez, meur a hini 'zo deut...
Ya, deut eo hiniennou, n'ouzon kalz pe nebeut,
a zo bet laket da gousket,
nompas 'n eur gwele pluñv, en traez ne laran ket ;
ha c'hoaz d'ar re-se 'vez poket,
nompas gant ar pennhêrezed,
ya gant al lern hag ar razed !

LAN

Setu, pa glevan, komzou dizoare.
Mes hennez 'zo ez ti, me 'gav d'in eus da re.
Plac'h yaouank, hep ken tra, lar d'in e gwirionez :
daoust hag heñ 'zo da vreur, pe da gar-nes ?

DEL

Nann, hennez n'eo ket breur d'in-me,
na kar pa ve a bell e ve.
Kaera kerentiez am befe,
gwir, gant an holl gourtizanted
o deus ouzin-me pretantet !

GOULC'HEN

Mar deo gwir ez eus bet er vro
meur a gourtizant war da dro,
unan 'n deus perz ennout, hag heñ 'zo an hini
a damall d'it da falloni.

LAN, *trist, da Zel.*

Perak kuzat ouzin an traou ?
Mar deo hennez da zen, hen anzav hep ket gaou,
hag ez in hep mui a gomzou.



DEL

O Lan, kred ac'hanoun, hennez eo ar gaouiad.
Eun den am eus kepken, ha te eo heñ avat.
D'it-te, m'hen tou Jezuz dinamm,
oun bet en em roet a c'hrad vat ;
d'it kepken eo e vin, me beo, m'hen tou va mamm!

GOULC'HEN, *o vont daveti.*

A, louz !

LAN, *o tont etrezo.*

Goustad ! Diwall da lakaat dourn enni,
Etrezomp-ni hon-daou 'mañ bremañ ar c'hoari.

GOULC'HEN

Nebaon. Ouz hounnez ne stokin.
Da saotra va daouarn n'em eus ket hast.
Mont a ran kuit, ya da ! Mes d'an holl e lirin
n'eus anezi nemet eur c'hast !

LAN

Lonk da gomz en-dro, pe me 'dorr da benn !

GOULC'HEN

Deus 'ta mar kerez, amañ 'z eus eun den !

LAN

N'out ket eun den pa n'eus ennout
'lec'h ar galon nemet kaoc'h-saoud.

*En em bilat a reont. Lan a gas Goulc'hen d'an traoñ.*

Piou 'zo trec'h, te hen goar bremañ.
War-sao, va faotr, ha kerz ac'han.

*Hag e taol Goulc'hen er-maez.*
*Goulc'hen, kent ha tremenet an treuzou, a zastum eur viliénn hag a lamm war Lan.*

GOULC'HEN, *en eur skei en e benn da Lan.*

Faez oun ; te avat, maro out !

LAN, *a ya war e gil hag a gouez d'an douar dirak Del.*

Bennoz Doue d'it, plac'h divlam,
ac'h eus va c'helennet, reuzeudik ac'hanoun,
da gaout resped d'in ha d'am mamm ,
da ziskuiza va fenn war da galon,
ha c'hoaz da vervel, beuzet evit mat,
va ene en da zaoulagad.

*Hag e kouez maro.*
*Del a chom dirak ar c'horf, azezet war ar bank-gwele, strafuilhet, abafet.*
*Goulc'hen a zo en tu all eus ar c'hoarilec'h.*
*Sezni a zeu tre, Mon ouz e heul.*

SEZNI, *da Von, en eur rei d'ezi eur gouriz ler.*

Dal, Mon, kuz hemañ er bern raden sec'h.

*Gwelout a ra Lan.*

GOULC'HEN, *en eur vont d'ezañ.*

M'eus kavet hennez e gwele da verc'h.



SEZNI

Va Del, malloz ! — Te hepken 'c'h eus gwelet ?

GOULC'HEN

Ya, me 'zo sur.

*Taoliou kreñv a skoer war an nor.*

AN OFISER, *er-maez.*

A-berz ar Roue !

*An Ofiser a zeu tre, war e lerc'h ar Serjant hag ar Biziter.*

Furchit dre-holl. Kement tra 'vo kavet,
sujet d'ar gwiriou, dioustu 'vo krafet.
Evit an traou lestr, kordaj, gouel, fanal,
n'eus nep digarez, grit prosez-verbal.

*Asoupa a ra war gorf Lan.*

Petra eo se ?

*Goude beza sellet.*

O o, setu eur gavadenn !
Goulou amañ. Mirit na dec'hfe den.

*Ar Biziter a zeu, gantañ eul letern. An Ofiser hag ar Serjant a ensell ar c'horf maro.*
*Sezni ha Goulc'hen a zo e penn all ar c'hoarilec'h.*

SEZNI, *da Goulc'hen.*

Selaou, Goulc'hen. An den milliget-se,
me eo 'm eus e lazet. Intent mat a rez ? Me.

GOULC'HEN

Peseurt a lirit-hu ? Ha c'houi a lak evez
ez eot d'ar prizon, d'ar groug ne ve ket souez ?

SEZNI

Kerkoulz ha va enor, a zo d'in va buhez.

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

Eur Saoz eo hennez.

AR SERJANT

Ya, eur martolod.
War e vounton ez eus arouez ar Flod.

GOULC'HEN, *da Sezni.*

Koulskoude mar larfen...

SEZNI

Na lar tra, gwell e vo.
D'ar re goz eo paea dleou o bugale ;
hag an doare-paea 'zo d'an hini a bae.

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

Sellit, en e benn pebez taol !
'vel ma ve graet gant eur morzol.

AR SERJANT

Ar morzol-se, va letanant,
me 'anavez pertinamant, ,
an teuzer en deus e deuzet,
hag ar gof en deus e werzet.
Hennez 'zo eur viliann, arm gwella d'ar Pagan,
pa ne ziskuilh e vestr goude 'n emgann.



SEZNI, *da C'houlc'hen.*

Klevet eo ?

GOULC'HEN

Klevet eo.

SEZNI

Mes, mar 'c'h eus eur galon,
kent henoz, lak an embannou gant ar person.

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

Tommik eo c'hoaz. Ar gwad n'eo ket sac'het.
Eun eur n'eo ket sur ma 'z eo bet lazet.
Dal, pluennou e-touez e vleo.

AR SERJANT, *a ya da wele Del.*

Sellit 'ta, tomm eo ar gwele.

AN OFISER

Ha remerket hoc'h eus ar gwiskad gant ar plac'h ?

AR SERJANT

Eun afer a familh ; me 'gompren a-walac'h.

AN OFISER, *da Zel.*

Piou eo an den-se ?

*Del a chom evel pa n'he dije ket klevet.*
*Sezni a zeu buan d'an Ofiser.*

SEZNI, *distag.*

Me eo.

AN OFISER

Penaos te ?
Beo out, hag hennez 'zo maro, hervez doare.
N'eo ket ar memes tra, te c'hallfe hen gouzout

a-barz pell, me 'gred hen larout, diwar da goust.

*En eur ziskouez ar c'horf maro d'e dud.*

Kasit-heñ kuit.

SEZNI

Aotrou, c'houi 'c'h eus komprenet fall.
Me 'm eus lazet an den ; ne laran netra all.

AN OFISER

Brao eo se ! D'ihana, setu aze frankiz !
Kement muntrer a ve mar rafent en da c'hiz,
meur a alkovad e-barz kêr
'c'hallfe mont da galafater.

*D'ar Serjant.*

An den kaez-mañ, ha c'houi e anavez ?

AR SERJANT

Sezni Falc'han eo-heñ, fablig eus ar barrez,
ha, — war am eus klevet, — nobl a lignez.

AN OFISER, *da Sezni.*

Neuze displeg d'in, den koz, hep distro,
ar c'hrim emaout o paouez anzao.

*Raktal e spurmant Goulc'hen.*

Piou eo hennez ?

SEZNI

Goulc'hen Vran eus Neizvran,
akordet d'am merc'h dre wir bromesa.
Deuet eo amañ 'n ho raok eur munudig hepken.



AN OFISER, *da C'houlc'hen.*

'Vel-se n'ouzout netra ?

GOULC'HEN

Larout ger ne oufen.

SEZNI

N'oar netra, me 'lar d'eoc'h.

AN OFISER, *da C'houlc'hen.*

Neuze kae ac'halen.

*Goulc'hen en em denn e goueled ar c'hoarilec'h.*

*Da Sezni.*

D'imp-ni bremañ. Selaou a ran.

SEZNI

Setu.
Erru eo bet an den da vare an noz du.
Degemer en deus bet. Riou ha naon 'oa d'ezañ.
Bet en deus eus va zan, ivez eus va bara.
Eus va gwin, a zoare, — sellit, — en deus evet.
A-benn ar fin, e walc'h a bep tra pa 'n deus bet,
ha pa voe poent mont kuit, me, hervez al lezenn,
'm eus goulennet outañ paea 'vit e zaspren.

AN OFISER, *gant eur gourlamm.*

E zaspren ?

SEZNI

E zaspren... Peogwir eur martolod,
taolet gant an dampest eun tu bennak en aod,
a zo mestr warnezañ perc'henn an douar-se.

'N hini 'vez deuet e lestr war ar C'hi e peñse
'dle paea e zaspren. Se 'zo Lezenn ar Mor.

AN OFISER

N'eo ket hini ar Roue. Mes n'eus forz. Ha goude ?

SEZNI

Skoet em eus.

AN OFISER

Ha neuze ?

SEZNI

N'en deus finvet pelloc'h.

AN OFISER

Bo. — Me 'gav d'in ec'h eus klevet an ordrenañs,
embannet dec'h vintin. Formal eo an defañs
da c'houlenn nag arc'hant na tra digant nep den,
hag heñ eus ar vro-mañ, pe eus a vro estren.

SEZNI

Marteze 'm eus klevet ; ar soñj n'em eus ket ken.
Gant hoc'h ordrenañsou, na koant eur saladenn!
Ar pez laosket d'eur sul, d'ar sul all 'zo tennet ;
eun dra vrao er mintin, en noz 'zo difennet.
Ni avat etretant a rank da gaout hor boued,
pa 'z a, goude 'vel kent, daouzek real er skoed !

A, e-lec'h disfoeltra 'n amzer, noz evel deiz,
ken pell du-hont, en e vaner bras e Paris,
'kreiz e femelennou o c'hoari ar brelan,
e deurenn ouz an daol hag e gein ouz an tan,
ra zeuio ar roue bras, e tro ar goañv digor,



pa yud ar barr-avel ha pa c'hlaour ar mor,
ra zeuio d'hor gwelout ,o firbouchal en traez,
e-pad ma ouel er gêr bugale ha gwragez...
Ra dañvo-heñ hor boued, hor c'hoz bara ludu,
poazet gant ar mannou dastumet a bep tu...
Ra welo-heñ ar re 'vez plantet er vered,
pa ne vez kavet koad 'vit ober eun arched...
D'ezañ dont da c'houzañv gant ar riou hag an [naon,
ya, d'ezañ dont, d'ho roue, da larout e gwirion
penaos al lestr, taolet gant an dampest en aod,
penaos an estrañjour, penaos ar martolod,
ha pa 'n defe hennez trinket ganimp ouz taol,
d'ezañ larout penaos tud ha traou aet da goll
n'int ket en hor galloud hag en hor perc'henniaj :
d'ezañ dont ha, mar kred ober, d'ezañ hen nac'h !

Doue, d'an eizvet deiz, pa grouas ar Pagan,
d'an abostol Moiz a ziktas al Lagan.
Hi 'zo Lezenn ar Mor, al lezenn veur a ra
d'ar Pagan e pep poent kavout e beadra.
Er parreziou tro-dro, er memes rouantelez,
ar re all o deus prad hag atil e-lec'h traez ;
aberiou mat o deus 'vit lakat e goudor
bageier ha rouedou pa vez diroll ar mor.
'N eur larout o Fater int o deus en o soued
keuneud 'vit ober tan, gwiniz 'vit ober boued...
Ni avat, n'eus ganimp 'met kerreg ha tevenn,
bep abardaez e reomp, ni ivez, hor pedenn
'vit kaout digant Doue an aluzen gaera,
peziou koad d'ober tan, ed mor d'ober bara,
ha skoedou arc'hant sklaer a gaser d'ar veliaj

evit paea tailhou, gabelou ha fouaj...
Pe 'vern d'ar Roue, ket 'ta, mar deo ker ar panez !

Me n'em eus 'vit va rann 'met eur garreg en traez.
Hounnez a zo ar C'hi, va c'hi mat ha feal,
diwaller va ziegez, prest atao da harzal
ouz kement kantreer a red a-dreuz an dour,
ouz an trubard daonet, ouz al laer estrañjour.
Ar C'hi-se n'eo ket fall ; ne ra nep hegerez ;
mes pa vez hegaset, ouz den n'en deus truez ;
ha pa 'z eo desket-brao, bep taol ma pak eur c'had,
d'ezañ ez a 'n eskern, ha d'imp-ni ar c'hig mat.
A, grit ordrenañsou, kreskit ar gabelou,
diannezit an ti, skarzit hor godellou,
da gas va C'hi ganeoc'h biken ne viot gouest ;
me 'ray va bolontez, ha me 'chomo ar mestr !

AN OFISER

Brao-tre eo da ziskours, 'met ar groug a dalvez.
Lazet ec'h eus a-youl eur martolod, eur c'haez
n'en doa 'met e groc'hen evit e holl deñzor...

SEZNI

Se n'eo ket gwir, aotrou, rak hennez en doa aour,
Gouest e oa d'am paea.

AN OFISER

Hen proui a c'hallfes ?

SEZNI, *a bak ar gouriz a-zindan ar c'heuneud.*

Ar prou a zo amañ, en e c'houriz nevez.
Digant nep n'en deus tra, 'r Pagan ne c'houlènn ket ;
da baouroc'h egedoun, eus va zra 'm be laosket.
Ar falc'hun 'anavez ar glujar hag ar big ;
ne ray nep gaou biken ouz eul laouenanig.
Pinvidik eo an den ; al lezenn a zo striz.
Gant den ebet er vro n'em bo blam e nep giz.

AN OFISER

Eun onest a vuntrer a c'heller da envel ;
mes da gas a zo fall : diaes da benn me az kwel.

AR BIZITER

Aotrou, va iskuzit. Hennez a lar penaos
en em gave er gêr, e tro an hanternoz.
Mes me e anavez, koulz laret 'vel va breur ;
bemdez en em gavomp war an traez, da bep eur,
ha, me 'c'hall hen toui, m'eus gwelet anezañ,
du-hont, war aod ar mor, 'pad an noz diweza.

SEZNI

'N em fazia 'ra an den, p'otramant e lar gaou.

AN OFISER

Muioc'h-mui, a gav d'in, ez a luziet an traou.

*Mont a ra da sellout ouz Sezni a-dost. Rímia a ra e viz war e zilhad d'ezañ, ma tañv anezañ gant evez.*

Lar 'ta, sall eo ar glao en ti-mañ, va den ker ?

SEZNI

Me n'oun ket bet er-maez, en noz-mañ, eus ar gêr.

AN OFISER

Neuze displeg perak e laosk da holl zilhad
eur c'houez ken trenk hag an hili a donnellad ?

SEZNI

Heu... Neizeur a-raok koan, bet oun da grabeta.
An dour-mor ne vez ket sec'h buan, n'eo ket 'ta ?

AN OFISER

Brao se. Bremañ lar d'in, pa garfen hen gouzout,
hag ar paotr, goude koan, n'en deus ket graet eur
[c'housk ?

SEZNI

Penaos, eur c'housk ?

AN OFISER

Ya da, eur c'housk klouar ha kuñv,
dindanañ eur c'holc'hed heg eur penn-wele pluñv.

SEZNI, *divarc'het.*

Petra 'ta? Penn-da-benn 'm eus kontet an darvoud.

AN OFISER

Me a gav d'in avat n'ec'h eus ket kontet tout.
*En eur ziskouez gwele Del.*
Ar gwele-se, hini da verc'h eo, pe eun all ?

SEZNI

Hini va merc'h.

AN OFISER

Neuze an den, pe me 'zo dall,
'zo bet ennañ, pa 'z eus pluñv en e vleo mesket.



SEZNI

Me 'm eus soñj... War ar bank e krogas da gousket,
eun druez e welout. Ma teujomp da lakat
d'ezañ dindan e choug eur penn-wele pluñv mat.

AN OFISER

Bravoc'h-brao ! Setu eun istor eus an dibab !
N'eus tamm abeg enni... nemet n'eo ket kredapl.
Eun istor all avat hag a zo kalz bravoc'h
a c'hellan konta d'it.

SEZNI, *gant anken.*

Pe istor a ouzoc'h ?

AN OFISER

E gwir n'ouzon netra. Eur soñjezon n'eo ken.
P'lec'h ez oas en noz-mañ, pa erruas an den,
se ne sell ket ouzin. Ne weler, ne baker.
Ha goude se, pa 'z out bet distroet er gêr,
te 'c'h eus kavet an den e gwele da vugel.

SEZNI

Se 'zo faos.

AN OFISER

Se 'zo gwir, sklaer hag anat, evel
an heol o skedi du-hont a-us d'an aod.
Er gwele-mañ eo sur eo bet kousket ar paotr.
Da verc'h ivez 'oa er gwele, eun dra serten
diouz he gwiskad. Hogen ar gwele all 'zo yen.
E komzou all, an daou 'oa en eur gwelead.
Te 'zo bet droug ennout... N'eo ket se eo. den mat ?

SEZNI, *gant kounnar.*

Gaou a lirit, gaou a lirit e-kreiz ho fas !

AN OFIŜER, *a lamm war-du Sezni ; hogen, degouezet dirazañ, sioulaat a ra ; ma lavar gant madelez.*

M'hen anzav, paour kaez koz, an taol a zo divlaz.
Mes chom dichal. Ar justiz, pe me 'zo mezo,
hep da zidamall krenn, sur az tigarezo.
N'eo ket eur muntrer eo 'n hini a laz ar paotr
a zegasas d'ezañ, hag en e di, ar saotr.
Evel-se 'mañ 'n afer penn-da-benn, n'eo ket 'ta ?
Lar eveldoun hepken ; me 'arañjo an dra.

SEZNI

Arañjet mat eo tout. C'hoaz ha c'hoaz e laran
n'oun ket bet eus ar gêr, abaoe dec'h da goan.

AN OFISER

Daoust ha te 'gredfe toui se dre da le ?

SEZNI, *goude beza marc'hatet eur predig.*

Memes tra.

*D'ezañ e-unan.*

Me 'zo mestr war repoz va ene.

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

Aheurtet eo an den. Hon amzer a gollomp.
Interoji testou 'vo gwelloc'h, mar gellomp.
Ar seurt aferiou-se, nag ifernus eur bec'h !

AR SERJANT

Ha c'houi a blij ganeoc'h interoji ar verc'h ?



AN OFISER

Ar verc'h ? Bo.

*Ar Serjant a ya war-du Del. An Ofiser e c'halv en-dro.*

Petra 'dalv avat... Sellit outi :
en em c'hraet int bet sur. Ha tud all 'zo en ti ?

AR SERJANT

He, aotrou letanant, bez' ez eus ar vatez.

AN OFISER

Ar vatez ? Esaeomp.

AR BIZITER, *da Von.*

Dedosta, manantez.

AN OFISER, *da Von.*

Da vestr, lar : daoust hag heñ 'zo deuet d'ar ger [abred
en noz-mañ ?

MON

Va mestr-me ?

*Diskulia a ra ar spi.*

N'eo ket aet kuit tamm 'bet.

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

A-unan int, pardiach !

*Da Von.*

Selaou ervat, plac'h koz.
Mar lerez ez eo aet da vestr, e-pad an noz,

er-maez eus an ti-mañ, eur pennadig hepken,
hennez a vo laosket e librentez souden.
Mar kendalc'hez avat gant ar gaou, hep douetañs
e vo-heñ konduet hep dale d'ar botañs
ha krouget, selaou 'ta, eur gorden ouz e c'houg.

MON

Chomet eo bet va mestr er gêr, an nozvez tout.

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

Netra d'ober ! It 'ta !

AR SERJANT, *da Von.*

Lak evez mat, maouez.
Bremañ 'mañ ar c'hoari gant da silvidigez.
Poan ar C'haouiaded a ouzout, en Ifern ?
Laboused hirvegek a grigno da eskern,
ha gant o loaiou bras, an diaoulou gornek
a ziskargo eoul tomm ha ploum teuz en da veg.

AN OFISER

Te 'oar ar stal bremañ ? Ha c'hoaz e liri gaou ?

MON

Va mestr 'zo bet er gêr a-hed an noz, m'hen tou.

AN OFISER

Aet da foar an Diaoul !

*Mon a ya d'he flas en oaled en-dro.*

Mes setu tra nevez.
Piou eo ar femelenn, d'ezi giz eur baourez,
a remerkan eur pennad 'zo e-barz ar sal,
o sellout ouz al leur ha dre-holl o furchal.



AR SERJANT

Eur baourez kaez eo ar plac'h-se, va letanant,
na dennot tra diouti, pa 'z eo kollet he skiant.

AN OFISER

Interoji hounnez a fell d'in, war va feiz !
N'eus evel ar re foll evit larout traou reiz.

AR SERJANT, *da Zel.*

Dedosta da respont d'an aotrou 'n ofiser.

AN OFISER, *da Fant.*

N'az pez aon, paourez kaez, ha respont distag-kaer.
An den a oa aze, maro, te 'oar piou eo ?

FANT

Hen gouzout a ran sur.

*Kuzulik.*

Hennez 'zo mab ar roue.

AN OFISER

Mab ar roue ? Disteñget ! Lar eun nebeut bremañ :
pa 'z eo-heñ bet lazet, ha te 'oar pe 'vit tra ?

FANT

Evit kaout e ene sur o deus e lazet.
Mes c'houi n' ho po ket, n'ho po ket,
peogwir em sac'h emañ kuzet.
Nann, te n'ez po ket, aotrou letanant,
en desped d'ar moustajou koant...

*Hag ez a da floura e vourrou d'an Ofiser.*

AN OFISER, *en eur sevel raktal.*

D'al lark !

*Fant a ya da gaout Del, a grog en he dourn hag he c'has a-gevret ganti er gambr e-kichen.*

*An Ofiser a ya war-du ar goueled, hag a wel ar Geder-Mor war an treuzou.*

Sa, te, paotr ar mousked. Te 'zo eus ar ged-mor ?

AR GEDER, *dreo an tamm anezañ.*

Ya da.

AN OFISER

Lagad lemm 'c'h eus, moarvat, ha skouarn digor ?

AR GEDER

'Vit sur.

AN OFISER

Mestr an ti-mañ, ha te e anavez diouz e welout ?

AR GEDER

Sur mat.

AN OFISER

Hen anaout a rafes e-kreiz an noz zoken ?

AR GEDER

'Rin sur, pe ma vin dall !



AN OFISER

Ha te 'c'h eus e welet e-pad an nozvez all ?

AR GEDER

Nann, n'em eus ket.

AN OFISER

Neuze, e abadenn 'vo fall.

AR GEDER

E abadenn ? Penaos ?

AN OFISER

Ya da, eun abadenn
ma 'z eus ganti, aon bras am eus, c'houez ar gorden.

AR GEDER

Aotrou, gortozit 'ta. Pa sellan klok ha kloz,
e teu d'in soñj ma 'z omp en em gavet henoz.

AN OFISER, *kuzulik, d'ar Serjant. ...*

Mat, setu-ni ennañ. Aze emañ an dalc'h.
En taol-mañ, me 'gav d'in e vo konfus hor [moualc'h.

*D'ar Geder-Mor.*

Geder, a-berz ar Roue eo d'it gourc'hemennet
laret p'lec'h 'oa hennez, 'pad an noz tremenet.

AR GEDER

Aotrou, m'hen tou Doue, edo e-barz an ti,
en e wele, klañv-bras, eur wir verzerinti.

AN OFISER

En e wele ? Na te da-unan, p'lec'h 'oas-te ?

AR GEDER, *abafet.*

Aotrou, me n'em eus soñj ebet a gement-se.

*En em denna a ra buanik.*

AN OFISER, *d'ar Serjant.*

Folla 'rin evit sur.

AR SERJANT

C'hoaz, hennez 'zo leal.
Mar respont er c'hiz-se, petra 'ray ar re all ?

AN OFISER

Va fosupl am eus graet ; ne dennimp ger dioutañ.
M'e lez e gi gantañ. Chas all 'm eus da foeta.
Pa 'n em anzav kablus, n'eo ket d'in, goude holl,
mirout da hennez e vuhez, mar kar he c'holl.

*Da Sezni.*

'Vit ar wech diweza, larout gwir 'zo ret d'it,
da zeklarasion pa vo laket dre skrid.

*D'ar Serjant.*

Ha c'houi 'zo prest, serjant ? Aozit ho pluennou.

AR SERJANT, *goude beza aozet e skritell hag eur roll paper, da Sezni.*

Pe ano 'c'h eus ?

SEZNI

Perak kement a c'houlennou ?
Laka penaos n'oun ket bet er-maez eus ar gêr,
ha, pa vo skrivet tout, me 'sino ar paper.



AN OFISER, *en eur sevel raktal.*

Bo. Krogit ennañ, ha, chadennet-mat,
d'an Almirote kasit-heñ timat.

*Mont a ra kuit.*

*En hevelep poent, Del a zeu tre, ganti he dilhad gouel.*

SEZNI, *o vont da Zel.*

Va merc'h, echu eo holl. Ganin eo graet ar stal.
N'en em welimp ket ken, nemet en eur bed all.
Te 'c'hallo mont er vro sounn da benn hag hep mez.
ha me 'vo enoret va ano em lignez.

*Del a chom dilavar, stouet he fenn.*

Sav da benn 'ta, bugel, ma vo d'in em prizon
da sellad diweza da souten va c'halon.
An dra graet a zo graet ; ennout n'eus nep abeg ;
n'omp nemet plouzennou gant Doue galloudek.
Ha mar am eus pec'hed en da andred, va Del,
me 'c'houlenn da bardon er vuhez eternel.

DEL, *gant eur mousc'hoarz dous ha tener.*

O pebez dudi eo kousket
war galon ar muia-karet...

SEZNI, *goude beza argilet gant ar strafuilh.*

Ar pez en deus laket, Doue 'c'hall e denna ;
Heñ a ra mat kement a ra.

*En em blega a ra dirak Del en eur ober sin ar groaz. Neuze e komz ouz an dud bodet e goueled ar c'hoarilec'h.*

E-keñver ar re foll, c'houi a oar ho tever,
ha penaos eus o c'homz n'eus stad ebet d'ober.

*Mont a ra d'en em lakaat etre daouarn an archerien ; ar re-mañ a gas anezañ kuit.*

*Ar gouerien a oa war ar c'hoarilec'h a ya kuit war e lerc'h.*

*Neuze e klever eur c'hloc'h o tiñsal an anjeluz.*

DEL

C'houi 'glev ar c'hloc'h o son ?

MON, *en eur zaoulina.*

Kloc'h an Anjeluz eo.

DEL

Ket. Evit an eured e vez galvet du-se...

FANT, *a zeu da gaout Del.*

Ofis an Anaon a ziñser war an traez.
Deus, poent eo. Ha bez soñj da gas da levr ganez.

DEL, *he levr ganti, a ya kuit a-gevret gant Fant en eur vouskana.*

Eul lestr a zo deuet war ar mor,
emañ mab ar roue ouz e vord...

*AR OUEL A ZISKENN GOUSTAD*

DIWEZ

# Notennou

Ret eo bet d'imp dalea embannidigez ar geriadurig anvet *Teñzor ar Gwenedleg*, a dlee dont ermaez er miz-mañ. Pedi a reomp hol lennerien d'hon digarezi. E voula a raimp kerkent ha ma c'hellimp.

Eur fazi a zo bet graet e niverenn diweza *Gwalarn*, p. 27, er pennad-barn a-zivout levrig dudius Alan Brenn, *Ar Marvailher Italiat*.

Diwar ar seizvet linenn e tleer lenn :

« ...kavout a ran ivez en e labour meur a c'her hag a dro-lavar lennegel, *gwalarnel* zoken, ar pez a ziskouez e c'heller karout yez ar bobl hep ober fae war yez al lenneien. »

Emañ an diskar-amzer o tostaat, hag adarre e sellomp ouz ar bloavez da zont gant enkrez. Goude kement a boan, ha beza en deus *Gwalarn* al lec'h a dlefe kaout e Breiz ? ha kavet en deus e-touez ar Vrezoned an degemer a zellez ?

N'en deus ket. Ha koulskoude, evel ma lavar hor mestr karet, an Ao. Vallée, ez eo gant embannaduriou *Gwalarn* emañ amzer-da-zont hor yez. E-doug seiz vloaz en deus graet *Gwalarn* muioc'h evit ar brezoneg ha buhez speredel Breiz eget ma oa bet graet e-pad seiz kantved a-raok. Hep *Gwalarn*, pelec'h e vefe hizio lennegez Vreiz ? Peogwir evit kavout oberou a dalvoudegez ha skrivagnerien a zoare ez eo aner klask er-maez eus *Gwalarn*.

Bez' e vo souez an amzer-da-zont, penaos he deus gallet eur gelaouenn beva gant ken nebeut a skoazell, ken nebeut a dud barrek da veiza he menoziou, e-kreiz kement a zizeblanted hag a enebiez. Ma oufe hol lennerien pegement a breder hag a galonegez a ya da sevel eur bajenn eus *Gwalarn*, a-boan ma vefent evit kredi. Hogen ne ouzont ket. Ar re zoken a gav d'ezo e ouzont ne ouzont ket.

Lennerien ger, ho skoazell, mar plij, ha trugarez en a-raok. Paour omp. Arc'hant hon eus ezomm. Da betra e talv d'imp uza hor buhez o sevel pe o klask evidoc'h an oberou dudiusa, ma n'oc'h ket gouest d'ober netra evidomp ? Da betra e talv d'imp moula levriou, mar doc'h re lezirek d'o frena ? Mar deo kollet Breiz hag he yez, kollet e vo dre ho leziregez, ha n'eo ket dre fallentez hec'h enebourien. Seiz vloavez hon eus stourmet en dienez. Ha bez' e vo an eizvet bloavez bloavez ar goanag ?

R. H.


Lennit :

**Oberou ROPARZ HEMON**

Eur Breizad oc'h adkavout Breiz. — 15 lur.
Eun Dro e Kembre. — 2 lur 50.
An Aotrou Bimbochet e Breiz. — 6 lur.

Diarmuid ha Grainne. — 5 lur.
Tonkadur Bugale Tuireann. — 4 lur.

Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg e 1928. — 4 lur.

Geriadurig-dourn Brezonek-Gallek. — 22 lur.
Yezadur Berr ar Brezoneg. — 3 lur.
Distagadur ar Brezoneg. — 3 lur.
Reizskrivadur ar Brezoneg. — 3 lur.
Geriadurig Esperantek-Brezonek. — 4 lur.

**Rakprenit :**

GERIADUR
GALLEK-
BREZONEK

**F. VALLÉE**

**Moulet a strobadou miziek.**
**Da gaout kelou diwar e benn**
**Skrivit dioustu da ;**

**IMPRIMERIE COMMERCIALE**
**DE BRETAGNE**
**7, Rue des Francs-Bourgeois**
**ROAZON.**

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — 5 lur.
ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.
GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.
Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.
Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.
OWEN HA LUNET (Gwalarn 30). — 3 lur.
DIARMUID HA GRAINNE (Gwalarn 32). — 5 lur.

# AR MARVAILHER ITALIAT

**Pemp eus brudeta kontadennou Boccaccio tennet eus an " Dekamerone "**

EUL LEVR EVIT C'HOARZIN !

*PRIZ (DRE AR POST)* : **5** LUR

NOTENN. — o veza n'eo ket al levr-se da lakaat etre daouarn an dimezelled yaouank, ne vo kaset da nep den nemet war e c'houlenn.



Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

